# LEVRIOU

**ROMANTOU HA KONTADENNOU**

Roparz HEMON. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZH (Skridoù Breizh).

ABEOZEN. — HERVELINA GERAOUELL (Skridoù Breizh).

Roparz HEMON. — KLEIER EURED (Skridoù Breizh).

Y. V. KERWERC'HEZ. — EN UR RAMBREAL (Skridoù Breizh).

**SKIANTOU**

Lan DEVENNEG. — TRAONIENNOU HA KANIENNOU-MOR (Skridoù Breizh).

Per DENEZ. — KORF AN DEN (Skridoù Breizh).

**BEAJOU**

Y. F. KABA. — TREMA AN HEOL O SEVEL (Skridoù Breizh).

**ARZ**

LANGLEIZ. — ENE AL LINENNOU (Skridoù Breizh).

**LEVRIOU SKOL**

Yann SOHIER. — ME A LENNO (Ti-moulerezh Kreiz-Kêr).

GWALARN
Niv. 163
MEURZH 1944
20-vet BLOAVEZH

# TAOLENN





KAN AN ENE

*Lavar, a zen,*
*Pezh eo da ene ?*
*Ur c'hile dit,*
*O vont didrouz*
*Ganit skoaz-ouzh-skoaz,*
*Dre skarr ha skoasell*
*Treuzell ha troellenn,*
*Tarroz ha menez.*

*Ha trumm ez a*
*Pell dirazout,*
*'Hed un arroudenn*
*O kantren, kuzh,*
*Diwelus, don,*
*Dre strad ur flondrenn*
*En un nivlenn but*
*Dargudet.*

*Ha fromet-holl,*
*Da boell kollet*
*Ganit, e c'hedez,*
*Dinerzh, war lezenn*
*Ur roc'h astennet.*

*Eus goueled yen*
*Ar valkenn du*
*E strak ar c'hurun,*

*Dre naoz ha runell*
*Prim o punellat.*
*Trouz ha flamm a dizh*
*Da dal distronk,*
*El lanv islonket,*
*Freilhet, fredet.*

*Ha skañv ha seder,*
*A-boan merzus,*
*E sourr a-us dit*
*Ur c'han. O tridal*
*Dre'n aer bout ha lug,*
*Ahont e lugern*
*Stered a vernioù,*
*En o bannoù gwan*
*Peoc'h ha goanag.*

*Argaset a-grenn*
*Gant da ene*
*Trechal ha trefu,*
*E tihunez,*
*Da zorn en e zorn.*

ROPARZ HEMON.

(Tennet eus « *Gwarizi Vras Emer* », da vezañ moulet dizale el levr « *Barzhonegoù* ».)



# KIMIAD

## pezh-c'hoari gant Fant R.-MEAVENN

*Emeur en ur gambr baour, e-kreiz ur porzh-mor bras sioulaet gant an noz o tiskenn. A-wechoù e vez frailhet ar sioulder a-greiz-holl gant bouderezh al listri o vont kuit. Ur pikol armel a zo war an tu dehou, ha netra ahendall nemet ur gwele houarn, un daol ha div pe deir c'hador. Lan a zo azezet war ur gwele, o vutuniñ. Emañ Mari e-kichen ar prenestr serret, o sellout ouzh an dour.*

MARI. — Me, ne soñjan nemet er vunutenn-se hon eus tremenet a-gevret en ti-hent-houarn da zeiz kentañ ar bloaz, dres a-raok mont kuit, p'hoc'h eus lavaret e vije bet ar wech diwezhañ.

LAN. — Ha n'eo ket bet ar wech diwezhañ.

MARI. — Houmañ kennebeut ne vo ket ar wech diwezhañ.

LAN. — Gwelloc'h e vije komz eus traoù all, Mari.

MARI. — N'heller ket komz atav diwar-benn ar vorianed hag ho lestr.

LAN. — N'oc'h ket sioul, n'oc'h ket seder.

MARI. — Sioul ha seder, ha mont en-dro d'an ostaleri bremaik, an toull souezhus-se gant e dud seven a gavit bepred war an diri hag e-kichen ho tor. Ne ouzoc'h ket petra a soñjan ? Un deiz, setu pezh a c'hoarvezo. Erruout a rin gant an tren, ur wech muioc'h em buhez, ha mont da c'hortoz ac'hanoc'h en ostaleri-se, hag e teuio unan dianav da glask lavarout din oc'h bet beuzet pe lazhet, ha ne c'hello ket gant an holl dud-se. Chom a raio, diaezet, ne c'hello ket.

LAN. — Atav e welit traoù diwir, Mari, diwirheñvel, peadra da goll kalon.

MARI. — N'eo ket traoù hepken. Ar paotr-lizhiri ivez, da skouer, — hennezh a welan-a-dreuz d'ar mogerioù, betek gouzout hag en deus ul lizher evidon ha peur e kouezh e-barzh ar voest e traoñ an ti.

LAN. — Mari, n'on ket...

MARI (*feuls a-greiz-holl*). — Me ' garfe ne vefec'h netra evidon, me ' garfe dihuniñ.

LAN. — Mari, Mari... Keuz am eus, sellit, da vezañ ho lakaet da zont ar wech-mañ. Re a labour hag a drabas am eus bet gant al lestr, ha n'eus ket bet amzer...

MARI. — Atav e kavit un tu dereat evit diskleriañ brav pezh a c'hoarvez — aon hoc'h eus e tiskennfemp d'ar strad ennomp hon-daou, o ! me ' garfe...

LAN. — Aon am eus razoc'h, Mari, hag am eus bet bepred. Petra oc'h bet savet da c'hortoz digant ar vuhez ?

MARI. — Me ? Eveldoc'h, moarvat, hag evel an holl war an douar kozh-mañ en deus ankounac'haet betek anv an dud o deus lakaet ar vuhez da darzhañ warnañ, gwechall. Ha bremañ e kerzh an holl dre amañ evel logod e-barzh un ti d'an noz, war veg o zreid, didrouz. Ha ne lakaont netra da darzhañ, sur. Ha n'int ket lorc'hus ken — tra — gant petra e vijent ? Savet omp holl evit ul labour ki bennak, ul labour ki chadennet, hag ur bañsion da dri-ugent. Hag arabat deomp sevel hor penn, rak neuze e kouezhfe an oabl warnomp. Setu petra on bet savet da c'hortoz digant ar vuhez. Hag e ouzon ivez n'emañ ket e-giz-se, ar vuhez, n'eo ket ur gortoz, nag ur goanag bihan war-lerc'h ur c'herse... Ar vuhez, ar vuhez...

LAN. — N'eus ket pell hoc'h eus lavaret, Mari, e oa ar vuhez un ti a vije deomp, deoc'h ha din, ha marteze...

MARI. — Ya, ya — met ar vuhez, ar vuhez... N'ouzon ket penaos lavarout. Ha petra a c'hoarvezo en ti-se ? Ur wreg e vin, ur wreg, ha n'eo ket Mari, ha n'eo ket me. Ha neuze eo e vimp evel logod, ya, heñvel ouzh ne vern piv. Ur moraer hag e wreg, ur plac'h yaouank hag he gwaz...

LAN. — Pesketourez-loar. N'hon eus ket bet amzer a-walc'h, setu. Al loar eo a garit. Mari, ha n'hon eus ket amzer. Warc'hoazh ez it kuit, ha me dimeurzh, ha n'em eus netra da ginnig deoc'h nemet an ti-se, ha c'hoazh pegoulz, Mari ? Goude pegement a lizhiri a vo ret dezho treuziñ ar mor hag an douar ?

MARI. — Lizhiri...

LAN. — Ho re, Mari, bepred o pignat hag o kouezhañ — ha va re... n'ouzon ket skrivañ.

MARI. — Eo.

LAN. — O ! c'hoarzhit un tammig.

MARI. — Poent eo din mont kuit.

LAN. — Ma ne vije ket al labour a chom, Mari...

MARI. — Gouzout a ran. Warc'hoazh e teuin abred, da unnek eur hanter ez a kuit an tren. C'hwi ' oar e rankfen bezañ aet kuit fenozh. Kenavo, Lan. Nann, nann...

LAN. — Mari...

MARI. — Ya ?

LAN. — N'eus ket a loar, **Mari, pa garer**. Ha n'eus ket ezhomm da gomz...

MARI. — Kenavo, Lan.

## DARN II

*Lan en deus klasket labourat, ha goude en deus lazhet ar goulou hag eo aet da gousket war ar gwele. A-greiz-holl ez eo enaouet ar goulou gant unan en deus digoret an nor. Breur Lan eo, ur paotr treut ha dislivet e zremm, rok e zoare.*

PER. — En deñvalijenn e oas ?

LAN. — Penaos out deuet ? A belec'h e teuez ?

PER (*goapaus*). — « A belec'h e teuez, maouez ? Ha ma teuez ganin, da gened ne weñvo ket, ha bepred e vo ennout en o sked, yaouankiz ha koantiz »... Mont a ra mat ?

LAN. — Ha ganit ?

PER. — Sell. Penaos e c'hellez chom el lastez kambr-mañ ? Me ' garfe gwelloc'h mervel gant an naon...

LAN. — N'out ket bet ken pell-se diouzh mervel gant an naon, a gav din.

PER. — Hag e kav dit ivez on deuet skuizh gant ar baourentez, hag e kav dit ivez moarvat on deuet amañ da gestal — da arc'hant, da arc'hant — tufañ a ran war da arc'hant. N'on ket evel ar re all er gêr. Sunerion, sacherion...

LAN. — Va zud...

PER. — A ! ya, chañs ac'h eus. Ur vamm hag a vez enoeet eus ar mintin d'an noz, ur vamm ha n'he deus a eñvorennoù nemet reoù he bugaleaj, ur sodez, ha tri breur, daou o verc'heta er gêr dindan warez o mamm, ha me. Me 'm eus bet doujañs evidout, da nebeutañ, betek ober eveldout pa oan va-unanik er gêr, ha chom mut evel ur peul evit lakaat ar re all da grediñ em boa traoù a bouez da lavarout. Doujañs am eus bet, paour kaezh a zo ac'hanon, evit unan en deus bepred kollet e vuhez... Na lez ket ac'hanon da genderc'hel 'ta. Na lez ket ac'hanon da vont en-dro e-giz ur mekanik... Petra a felle din lavarout ?

LAN. — Azez, Per, amañ.

PER (*o sellout ouzh an armel*). — Ne fell ket din azezañ. N'eo ket difennet chom war-sav, moarvat ! Pebezh armel spontus ! Gwelet em eus Mari o tont er-maez eus an ti, en noz. Petra e teu da vezañ ?

LAN. — Atav heñvel.

PER. — Ha ne zimezez ket ganti ?

LAN. — Nann, ket c'hoazh. Pa vo bet tremenet o arnodennoù gant an daou a zo er gêr, te 'oar.

PER. — N'he deus ket lakaet troc'hañ he blev ?

LAN. — Nann.

PER. — Ha moarvat e kouezhont bepred war he gouzoug p'en em laka da gomz re vuan. P'am eus gwelet anezhi en traoñ, me hag a oa o c'hortoz pell a oa e-kichen an nor-dal, c'hoant am eus bet lammat warni ha lavarout : Setu me, Mari, soñj mat hoc'h eus — lazhet em eus un den hiziv... O ! arabat sevel ha sellout ouzhin gant an daoulagad-se. Me ivez a gave din — a-raok c'hwec'h eur fenozh — ne c'helle c'hoarvezout an traoù-se nemet war ar c'hazetennoù, ha gant ar re all, ne vern piv... Ha n'eus netra d'ober gant da arc'hant, gwelout a rez... (*Evel unan oc'h eñvoriñ, goustad*). N'anavezez ket

anezhañ. Ur paotr kozh eo, ur mignon, koulz lavarout. Ne gav ket dit, nann, e vijen bet speredek a-walc'h da vont da lazhañ ur bern teil pinvidik bennak, ur pemoc'h a baramantour, unan e-giz-se ? Nann, nann. Ur paotr kozh hag en doa un armel dres evel houmañ. Ket dres, rak e hini a oa leun a voutailhoù gwin. Gant ur voutailh, e c'heller lazhañ un den, hañ, hep gouzout na penaos na perak, e gwirionez... N'on ket deuet da c'houlenn sikour — d'al lec'h ma 'z an, n'em eus ket ezhomm a sikour... Soñjet em eus — a-raok, ez in da welout anezhañ evit ar wech diwezhañ... Dreist-holl ne oa ket pell ac'halen... Edomp en ti-se rag-eeun da hemañ, ar prenestr er c'horn dehou... Ha marv eo.

LAN. — Mont a ran da welout

(*Hag ez a kuit trumm, hep ur ger muioc'h.*)

## DARN III

*Ar beure eo. Emañ Per, gwisket, war ar gwele pa skôer ouzh an nor. Mari a zeu tre. Per a sav.*

MARI. — O ! (*Ur pennadig*). N'emañ ket ho preur er gêr ?

PER. — Nann.

MARI. — Pell ' zo emañ aet kuit ?

PER. — Dec'h d'an noz. Na chomit ket ouzh an nor. Azezit. (*Kempenn a ra ar gwele.*)

MARI. — Arabat deoc'h en em zirenkañ evidon.

PER. — N'eo ket evidoc'h.

MARI. — N'em eus ket kalz amzer.

PER (*War un ton sirius-tre*). — Penaos emañ ar bed ganeoc'h ?

MARI. — C'hwi a zo deut da vezañ treut...

PER. — N'em eus ket ezhomm eus ho truez.



MARI. — Nag eus truez nag eus tra all ebet moarvat.

PER. — Chomit e-giz-se, chomit evel ma oac'h diouzhtu aze. N'hoc'h eus ket kemmet tamm, Mari. (*Gant ur vouezh disheñvel.*) N'heller ket lavarout ez oc'h kaer, nemet a-greiz-holl. Perak e teuit en un toull evel hemañ ? N'eus ket ur sotoni er bed na rafec'h ket. Mari...

MARI. — Ne ouzoc'h ket petra a lavarit...

PER. — O ! eo. Fellout a ra deoc'h bezañ stag... Heizezed eveldoc'h a zo daou dra dezho da ober — pe en ur gaoued, chadennet, o tebriñ — pe neuze...

MARI. — Neuze ?

PER. — Redek kuit.

MARI. — Ha neuze ?

PER. — N'hoc'h eus dalc'het soñj eus netra marteze ?

MARI. — Ket bremañ.

PER. — Me, Mari, me 'm eus dalc'het soñj eus ur beure evel hemañ, m'hoc'h eus poket din trumm, war un hent... Ha goude-se oc'h chomet daou zevezh pe daou vloaz, ne ouien mui pet amzer on chomet ouzh ho kortoz. Petra a oa c'hoarvezet, Mari !

MARI. — N'ouzon ket.

PER. — Aon hoc'h eus bet...

MARI. — N'hoc'h eus lavaret netra...

PER. — Roit din ho taouarn, e-giz-se. M'em bije lavaret un dra bennak. neuze, petra ho pije lavaret ?

MARI (*izel*). — N'ouzon ket.

PER. — Bremañ e ouzon. Chomit sioul. Ar gwir am eus da gemer ho taouarn em daouarn, rak emaon o vont kuit ha ne zeuin biken en-dro. Na sellit ket ouzhin, Mari, ket e-giz-se. Petra a ouzoc'h

diwar-benn ar vuhez ? Ne zeuin ket en-dro. Perak hoc'h eus dilezet ac'hanon ?

Mari. — Peur e teuio ho preur ? Peur e teuio ?

Per. — Mari...

Mari. — Nann, n'hoc'h eus galloud ebet warnon bremañ. Nann, echu eo. N'eo ket me am eus dilezet ac'hanoc'h. Ha ne welit ket an eur ? Sellit... Petra a c'hellan ober... An eur, an tren, ho preur... petra en doa da ober ?

Per. — N'ouzon ket.

Mari (*a-greiz-holl*). — Mont a ran kuit. (*Ha gant ur vouezh disheñvel*). O ! n'hoc'h eus galloud ebet warnon bremañ. Mont a ran kuit, mont a ran kuit d'an ti-hent-houarn...

Per. — Mont a rin ganeoc'h, Mari... (*Kemer a ra anezhi etre e zivrec'h. pa zigor an nor trumm. Lan a zeu tre hag e chomont dirazañ, tapet ha sabatuet.*)

Lan (*da Ber*). — Kae kuit.

Per. — N'eo ket...

Lan. — Kae kuit.

Per. — N'eo ket abalamour m'am eus lazhet unan bennak...

Lan. — Kae kuit, kae da welout an hini ac'h eus lazhet. Ne rez nemet an hanter eus an traoù. Chomet on pell, gwir eo, met da nebeutañ eo bet pareet ganin, an hini ac'h eus lazhet. Chomet on pell a-walc'h evit lezel amzer ganit da laerezh... Kae kuit. Kit kuit ho-taou... kit kuit !

*Treiñ a ra e gein outo. Mari eo an hini gentañ o vont kuit, o lezel an nor digor. Ha goude Per.*



# ABELAR PREDEROUR BREIZHAT

*gant* Roperzh AR MASON

Ne zougomp ket ni Bretoned kalz a vri d'Abelar, en arbenn ag an disprizañs en doe e-keñver hor yezh vrezhonek, evel kement a dud filimet gant o studioù latin :

*Lingua mihi turpis et ignota...*

Ret eo neoazh chom reizh en e geñver peogwir emañ, daoust d'e nac'h, ur prederour bras a ra enor d'hor gouenn. Mar lezomp a-gostez tud evel Pelaj ha Duns Scott a zo muioc'h e piaou da Geltia dramor, n'hon eus ket e Breizh prederour brudetoc'h eget Abelar er Grennamzer. Mall eo lakaat ar Vretoned d'anavezout gwell un den ne zispleger war e zivout d'al liesañ nemet istor kurius e garantez hag e walleurioù.

Ur rebech a vez graet alies d'Abelar gant Bretoned desket n'o deus ket c'hoazh komprenet spis ar pezh a zispleg deomp Maodez Glanndour pa ziforc'h ar speredegezh diouzh ar sevenadurezh. E sigur ma labouras Abelar war dachenn ar menozioù difetis, war dachenn ar skiant, e kredont

emañ kontammet e oberoù gant meizelouriezh varv ar gouennoù latin, hep kompren emañ kudenn vras ar menoz hag an traoù ur gudenn ken distag diouzh an temz-spered ha re ar jedoniezh.

Tabut a oa e gre Abelar, er skolioù hag e-touez ar re zesket, etre paotred ar fetis hag an difetis hag, evel ma lavared neuze, etre ar re a du gant an « nominalism » (pe c'herhollegouriezh) hag ar re a du gant ar « realism » (pe drahollegouriezh).

Evit ar re gentañ, ar pezh a ziskouez deomp ar menoz ez hollek n'en deus gwirvoud ebet nemet er gerioù. Hervez ar re ziwezhañ, ar pezh a ziskouez deomp ar menoz ez hollek a zo evel-se er gwirvoud.

Ur c'hantved a-raok labourioù meur sant Tomaz, Abelar en deus, evit ar wezh kentañ, diluziet ar gudenn diaes-se, gant e weled a Gelt. Kavet en deus an hent-etre a zegemer war un dro ar fetis hag an difetis hag a voe anvet goude-se « konseptualism » (pe veizhollegouriezh). Ar pezh a ziskouez deomp ar menoz ez hollek n'en deus ar bezoud ez hollek nemet en hor spered. Er gwirvoud, e-barzh an traoù, n'en deus ar bezoud nemet ez hiniennel, evel an traoù o-unan. Diskoulm ijinus ha gweñv a chomo pennober Abelar. Diskoulm a bouez evit amzer da zont ar brederouriezh a-bezh !

Setu amañ barnadennoù a zo bet lakaet a-zivout Abelar. E levr an Tad Thomas Pègues, mestr war an doueoniezh, e lennomp :

« *A-zivout deskadurezh Abelar hag an hent en deus heuliet, hañval eo ganeomp emañ bet reizh ar pezh en deus lavaret a-enep realism Guillaume de Champeaux ha nominalism Roscelin. Ar c'honseptualism en deus ijinet a oa tost-tre d'hini a voe goude displeget evit mat gant Tomaz Akwin.* »

Digant an Abad Vacandard e lennomp kementse : « *Ret eo anzav meurded ul labour a oa ar pal anezhañ diskouez klotelezh ar furnezh hag an doueoniezh. Berzh mat deskadurezh Abelar a brou e teue da walc'hañ ezhommoù tud e amzer.* »

Fazioù a reas Abelar, dre ma voe alies hardisoc'h eget fur e-keñver kudennoù c'hoazh re ziaes evit spered mab-den. E zeskadurezh diwar-benn Kevrin an Dreinded a voe kondaonet gant sant Bernard. Setu neoazh ar pezh a skrive diwar e benn goude e varv Per an Enorus, abad Cluny : « *Sokratez Galia, Platon ar C'hornog hag Aristotelez hor bro, biskoazh ne voe prederour par da Vestr Per. Un ijin liesdoare, gweñv ha don, duac'h dra drec'hiñ holl an diaesterioù dre nerzh ar poell ha skañvded ar yezh, setu an hini a oa Abelar.* »

Daoust d'e blegoù fall a skoliad latin, Abelar en doa, hep gouzout dezhañ, tro-spered e ouenn, ar gweled rag-eeun hag an nerzh souezhus a gavimp, kantvedoù goude, e pajennoù ur prederour breizhat arall, Ernest Hello ! Dougomp bri dezhañ daoust d'e fazioù ha meulomp ar prederour er yezh-se a zisprizas :

*Lingua ei ignota sed justa*
(Yezh dianav met reizh evitañ)

*(Displeget e Roazhon-Breizh e-pad Kardeur ar Framm Keltiek d'an 10 a viz C'hwevrer 1944.)*

# EVIT "KELC'HGERIADUR BREIZH"

### *gant Arzel EVEN*

Lennet hon eus nevez 'zo war ur gelaouenn eus ar vro ur pennad diwar-benn al levrioù brezhonek e 1943, ma lavare an oberour e vije un dra vat kendeuziñ Geriadur nevez Roparz Hemon, an hini klokañ e-sell niver ar gerioù, gant hini Ernod, pinvidik-tre e-keñver an troioù-lavar. « Se a vije ur c'hammed a-raok », a lavare aozer ar pennad, « war hent ar *Petit Larousse* brezhonek c'hoantaet gant an holl. »

Evit komz resisoc'h, meur a c'heriadur brezhonek a zo ezhomm anezhañ. Da gentañ, ur gwir *Petit Larousse,* da lavarout eo ur geriadur a vo ennañ pennadoù berr ha deskus diwar-benn kement a c'heller kaout c'hoant gouzout, gant skeudennoù, kartennoù, h. a. N'eo ket deut ar mare avat, d'am meno, evit sevel ur seurt geriadur ; ret eo gedal ma vo embannet muioc'h a levrioù a ouiziegezh e brezhoneg, ha diazezet da vat geriadur ar skiantoù.

A-hend-all hon eus ezhomm ivez eus « Geriadur meur ar brezhoneg », ennañ an holl c'herioù anavezet, gant o sterioù disheñvel sklêrijennet dre



droioù-lavar ha skoueriou tennet diouzh oberoù ar skrivagnerion ; hag ivez gant orin pep ger : brezhonek - boutin, rannyezhek, krennvrezhonek, amprestet digant ur yezh all, h. a. ; en ur ger un doare « Littré ». evit keñveriañ adarre gant ur geriadur gallek anavezet mat. A-seurt-se e vije bet marteze hini Roparz Hemon panave an taol-freuzh a ouzoc'h. Da adober eo al labour, hogen graet e vo.

Eus un dra all avat e felle din komz. Ouzhpenn ar yezh ez eus ur yoc'h traoù da c'houzout diwar-benn Breizh : lennegezh, istor, douaroniezh, gwerinoniezh h. a. Strewet eo an danvez e meur a levr, a gelaouenn, ha muioc'h c'hoazh marteze e traoù diembann : notennoù, fichennoù h. a. An tu gwellañ d'e zastum e vije d'am meno sevel « Kelc'hgeriadur Breizh », ur geriadur bras a-walc'h ma vo kavet ennañ, hervez urzh al lizherenneg, pennadoù a-zivout kement tra a sell ouzh Breizh.

Evit al lennegezh da skouer, e vije pennadoù diwar-benn ar skrivagnerion vrasañ, an oberennoù pouezusañ, ha zoken tudennoù pennañ an oberennoù lennegel, hervez ar boaz dudius degaset e Bro-C'hall gant P. Larousse. Evit an istor e kavfed pennadoù diwar-benn tud veur ha darvoudoù pouezusañ istor Breizh. Evit an douaroniezh e vije ret kaout pennadoù war hor stêrioù, menezioù, hag all, ha dreist-holl evit pep kêr un « untaolennadur » istorel ha douaroniel hiroc'h pe verroc'h hervez braster ha talvoudegezh ar gêr. Evit ar werinoniezh eo moarvat e vije ar muiañ a draoù da zastum a-zivout ar mojennoù, brizhkredennoù, krennlavarioù ; an arz poblek, gwiskamantoù, arrebeuri, kalvarioù hag ilizoù ; ar sonerezh hag an dañsoù-pobl, h. a.

Mat e vije ivez, d'am meno, lakaat tra pe dra diwar-benn naturouriezh ar vro, a zo ivez un darn

eus « danvez Breizh » ; dreist-holl diwar-benn an douarouriezh, a zo ken stag ouzh an douaroniezh hag a zo pouezusoc'h e Breizh eget e meur a lec'h all.

Skeudennoù e-leizh a vije er geriadur-se : poltredoù an dud veur, luc'hskeudennoù ar gweledvaoù, an traoù eus an arz, kartennoù h. a.

N'eo ket e-korf ur miz e c'helljed dastum kement-se. Hogen sur on e vije graet prim a-walc'h al labour ma karfe d'an holl dud barrek war an dachenn-mañ-tachenn (ha paot ez int) kenlabourat d'e gas da benn. Rak bremañ eo echu — pe e tle bezañ echu — gant al labour pep hini en e gornig, pep hini dic'houzvez-kaer eus labour ar re all nemet evit e zrastañ e vije ; echu gant « Enezenn ar saverion bernioù-mein ». Krouet eo bet ar Framm Keltiek dres evit bodañ an dud a-youl-vat hag o lakaat da genlabourat. D'an deiz ma vo divizet sevel ar seurt geriadur e vo e gefridi dastum hag urzhiañ an danvez a vo kaset dezhañ gant kement hini a garo degas e dammig maen d'ar bern.

*(Displeget e Roazhon-Breizh d'an 2 a viz Meurzh 1944.)*



# EUS ARVORIG DA VREIZH : UR GUDENN A ISTOR

*gant P. LAORAÑS*

Ar pobladoù kelt, a oa poblet stank ganto dija moarvat Breizh-Veur ar Mervent e-pad ar ragistor, a veve e kêriadennoù pe greñvlec'hioù a zo bet dizoloet dija kalz anezho. Diwar an hevelep skouer e hañvalont holl bezañ bet savet : ar c'helc'h-difenn a zo anezhañ ur voger hepken, a chome an difennerion a-dreñv dezhi da c'hortoz ar c'hrogad den-ouzh-den. a oa neuze moarvat an doare-stourm nemetañ, — pe d'en em virout dioutañ.

Hogen ar furchadennoù graet e meur a lec'h, anat ennañ roudoù un dalc'hidigezh yaouankoc'h (ur c'hantved pe zaou koulskoude a-raok aloubidigezh ar Romaned), o deus lakaet war ziskouez kêrioù ha kampoù disheñvel-krenn o neuz, o tiskouez kalz muioc'h a ampartiz e skiant ar brezel.

Ar c'hampoù-se, a zo Maiden Castle, e Dorsetshire, an hini anavezetañ, a zo aroueziet dre niver bras ar mogerioù-difenn, derezataet a-wechoù war gant metr hag ouzhpenn. hag a ra hiziv an deiz an derezioù douar meurdezhus a zo unan eus ar

gwelvaoù a gaver ar stankañ ouzh torioù krec'hien-noù Bro-Wessex.

Iskisat tra : morse n'eo bet kavet war douar Breizh-Veur kamp ebet etre an doare nevez gant mogerioù-difenn war derezioù. Lavaret e vije eo deut an doare nevez a-daol-trumm, evel ma vije ar vro-se, poblet-stank, tremenet a-greiz-holl dindan beli mistri nevez, o tegas ganto hentennoù nevez evit an argad hag an difenn, ur skiant-vrezel nevez.

Ne voe ket pell ar furcherion o kavout an arm nevez : dizoloet o deus bernioù bras a vein-bann, o lakaat anat e oa deut ar vatalm da vezañ implijet. Diraez an arm-se, — ur c'hant metr bennak, — chomet hep e bar betek diwezh ar Grennamzer, a rôe abegoù reizh da lakaat ar mogerioù-difenn an eil a-dreñv eben.

Da c'houzout e oa avat gant piv e oa bet degaset en Enez Vreizh, a-beban e teue an alouberion-se, deut, hervez doare, da annezañ evel mistri en un darn vras eus kavell hor gouenn.

Evel just e voe graet ar furchadegoù kentañ war aodoù kreisteiz Mor Breizh, rag-eeun da dorgen-noù Bro-Wessex. Souezhusat tra avat, didalvez e voent : eus aber ar Somme betek morlenn Vrest, a-boan ma kaver daou gamp, hini ar Petit Celland e-kichen Avranches, hag hini Arzhur en Uhelgoad, o tiskouez damheñvelderioù ouzh kampoù bras Enez Preden, dindan ur stumm diglok a-walc'h, n'hellfed e nep doare gwelout enno patrom Maiden Castle.

Ret e voe enta kas pelloc'h an enklaskoù. O tre-men e-biou da veg kornok Arvorig e kendalc'hjod gant ar furchadegoù, a-hed an aodoù serz hag an



aberioù don a vevenn aod ar Mor Atlantek adal Beg ar Raz betek aber al Liger. Hag eno, e bro gozh ar Veneted, eo e voe dizoloet erfin an ere a glasked.

Ar Veneted, a grede da Strabon e oant kendirvi gant re ar Mor Adriek, a oa evel ma ouzer gwellañ moraerion Keltia a-bezh. A-holl viskoazh o deus bet darempredoù-kenwerzh gant Enez-Vreizh. O listri bras goueliet ler a lakaent er goudor e plegoù an aod. ouzh troad an tornaodoù ma save warno o ziez. Ha gronnet e oa ar re-se gant mogerioù oc'h ober kreñvlec'hioù a zo bet adkavet da nebeutañ un daouzek bennak anezho, da lavarout eo ouzh-penn an tri falevarzh eus ar savadurioù a-seurt-se bet kavet e Gwalarn Bro-C'hall. Un dra arouezius a zo; eno ivez o deus ar furcherion tennet un niver bras a vein-bann.

Hon aodoù a Vro-Wened eo enta a ziskouez bezañ bet kavell saverion greñvlec'hioù Bro-Wes-sex. Ha setu aze un ere ouzhpenn, unan eus ar re goshañ marteze, etre pobloù keltiek Arvorig ha re Enez Vreizh, a zo ganet hor gouenn diwar o c'hemmesk.

Pe da vare e tleer krediñ e c'hoarvezas diskenn ar Veneted e Breizh-Veur? N'eo ket diwirheñvel ar vartezeadenn a zo bet lakaet. War a greder, pa voe diskaret Impalaerezh ar Veneted gant Julius Kaezar e 56 kent H. S., e tec'has un darn eus ar re vanet bev war-du Enez Vreizh, ne oa ket ar wech-mañ evel kenwerzhourion, hogen evel trevadennourion pe alouberion ar vro-se, bet keid-all e dremmwel o listri. Damheñvel an doare-se ouzh divroadeg veur ar Vrezhoned er V$^{vet}$-VI$^{vet}$ kantved, hag aloubidigezh ar Skandinaved abaoe an IX$^{vet}$.

Ha c'hwec'h kantved goude Kaezar, pa zilestras bigi ar Vrezhoned o tec'hout rak un alouber all,

e bro gozh ar Veneted deut gouez ha diboblet, daoust ha ne zougent ket meur a ziskennad eus ar vrezelourion daer-se, n'o doa gwelet en drec'hidigezh nemet un tu da astenn harzoù o impalaerezh? N'eo ket difennet d'hon huñvre chom war ar soñjezon-se, na zoken ijinañ e oa bet heñchet merdeadurezh hon tadoù gant hengounioù kozh-kozh bepred bev. Dav eo dimp da vihanañ derc'hel koun eus ar gentel roet dimp gant hon hendadoù e tarzhig-tarzh hon istor : ur C'helt gwirion a zo gwell dezhañ ar marv pe an harlu a-youl-vat eget an divroadelaat hag ar sklaverezh.

*(Displeget e Roazhon-Breizh e-pad Kardeur ar Framm Keltiek d'an 20 a viz Genver 1944.)*



# BREZHONEG AR MOR GANT PESKETAERIEN AR GELVENEG

## Danvez dastumet gant A. BOURLIGUEUX

### Urzhiet ha lakaet e brezhoneg gant G. B. K.

*Sed amañ dastumadenn gentañ ul labour-enklask a bouez a-zivout* BREZHONEG AR MOR. *Un dachenn peuz difurchet eo yezh an dud-a-vor, ar besketaerien, ar saverien-vagoù, ha dre vras, hini tud an Arvor evit kement tra a denn d'an aod, d'an amzer, d'ar mor, d'ar bigi, da blant ha da loened an aod hag ar mor. Mall eo labourat da zastum pezh a chom c'hoazh eus ar gerioù bev a ra ganto an dud-se dre vicher. Ur skouer eo e-keñver se labour an Ao. Bourligueux, hag eñ un enklasker speredek, akuit hag aketus.*

*Meur a enklasker a ranker kaout, avat, evit un dachenn-enklask ken ec'hon. Ha ret-mat ouzhpenn labourat a-stroll evit labourat buanoc'h ha gwel-*

*loc'h.* « *Framm Keltiek Breizh* » *a bed ar vrezhonegerien a youl vat hoalet gant traoù ar mor da gas dezhañ o lodenn genlabour; skrivent evit se da G. BERTHOU, 72, straed Oberthür, Roazhon, o lakaat war ar c'holoenn-lizher* « BREZHONEG AR MOR ».

KERVERZIOU.

## I

## *AR MOR. — AN AOD*

Pa guitaer an aod da vont en donvor ez eer *da greiz, er-maez.* Ar maez a dalv kement hag « an donvor ». Donvor ha keinvor a zo gerioù dianav er Gelveneg. A-wechoù ez implijer *mor don :* « *oamp er mor don* » (1), « *oamp war an don* », da lavarout eo pell diouzh an aod, e-lec'h m'eo don ar mor.

*Da greiz* a implijer e tri doare :

A) Da verkañ kreiz ar porzh, kreiz ul lenn : « *kasit ar vag da greiz ar porzh, da greiz al lenn* ». Neuze e c'heller lakaat *e-kreiz* en e lec'h.

B) da verkañ emeur pell diouzh an aod hep gouzout resis : « *kas ar vag da greiz* »; en degouezh-mañ e verker evel-se al lęc'h ma chomo ar vag war neuñv d'an dichal.

(1) Evit al lavarennoù lakaet etre krochedoùigoù, e lizherennoù stouet, ne vez ket heuliet strizh reolennoù an doare-skrivañ, evit chom ken feal ha ma c'heller da zistagadur Gelvenegiz. Da skouer, dibenn-ger an anvioù-verb, *-a* hag *-i*, a zo ker gwan ha ken dispis ma vefe ur fazi hen skrivañ *-añ* pe *-iñ;* ar ger-mell *ur* a vez distagel hogos « *or* » ; h. a.



K) da verkañ ar c'heinvor : « *bagoù a welan da greiz* », pell er mor.

*Er-maez* a vez distaget peurliesañ *'maez :* « *'maez 'mañ* »; « *bravoc'h eo an amzer; deuomp 'maez!* »

Lavaret e vez ivez : « *emañ o vont er-maez eus ar porzh* », pe ivez er-maez eus goudor ar savmein, ar rec'hier.

*Er-maez da, a-vaez da,* a dalv avat tremen pell diouzh un dra bennak : « *a-vaez, er-maez da Garreg-Hir* », da lavarout eo pelloc'h en donvor eget m'emañ Karreg-Hir.

Ar c'hontrol da *er-maez* a zo *a-zouar da.* Aliestre e ra Gelvenegiz ganti. Lavarout a reer : « *mont a-zouar d'an enezenn* », « *chom, pesketa a-zouar da...* », « *paseal* (tremen) *a-zouar da...* », hag all. Teurel evezh e vez lavaret ivez « *a'el a-zouar* » evit lavarout avel o tont diouzh tu an douar. N'hellan ket lavarout bremañ penaos e ra Gelvenegiz da dreiñ « avel o tont eus ar mor ».

Taolomp evezh c'hoazh e ra ar pesketaer gant « *er-maez* » evit envel ar mor dre vras, evel ma ra al labourer gant « ar maez » evit envel ar maezioù, ar ploue. Seblantout a ra e vez graet en daou zegouezh *gant an hevelep ger* dre ma vez an hevelep keñveriad santadurezhel etre *ar gêr* hag *ar maez* evit ar c'houer hag *an aod* hag *ar maez* evit ar martolod ; *ar gêr, an aod* eo ar repu, an diskuizh ; *ar maez* eo al labour, ar stourm, evit an eil hag egile.

⁂

*An aod* a vez distaget a-wechoù « a-od » (pouez-mouezh war *a*) a-wechoù « od ». Ne reer ket ne vern penaos gant *aod* hag *od;* notet em eus gant souezh e c'heller sevel ur reolenn evit

gouzout penaos distagañ evit pep implij eus ar ger.

A) Distagañ a reer « *a-od* » evit envel an traezh, ar c'hro, ribl ar mor; da skouer : « *an aod gwenn* », « *deomp da glask pilored* (pilurenned) *d'an aod* », « *ar vugale a zo o c'hoari en aod* », « *sabl* (traezh) *kaer a zo en aod* ».

B) Distagañ a reer « od », pa venner diforc'h *an douar* diouzh *ar mor;* da skouer : « *Warc'hoazh e jomi 'n od* », « *poent eo deomp mont 'n od, lakaomp da ouel!* » ; « *lakaomp ar vag a-benn 'n od* (da lavarout eo : war ar sec'h) », « *P'eo fall an amzer e vezer gwelloc'h 'n od evit* (eget) *er-maez* ».

An diforc'h-se en distagadur a vez sentet ken strizh outañ ma vez merzet ez reizh e lavarennoù ken tost o sterioù hag ar re-mañ : « *deut ' zo beign* (bezhin) *'n od* (ouzh an aod, o tont eus ar mor) », « *bez ' zo beign war an aod* (war ribl ar mor, ne seller ket a belec'h e teu) ». Ober gant an eil distagadur evit egile a vije ur fazi bras, a vije merzet mat gant ar besketaerien ; ar fazi bihanañ, an nebeutañ feukus, a vije distagañ « od » atav.

Sed amañ un dro-lavar implijet-tre, klevet adarre ganin nevez ' zo (5-9-41), ha distagañ « od » e-lec'h « aod » enni a vije ur fazi merzet mat-tre er Gelveneg : « *hemañ ne gavfe ket mour*(mor) *en aod* »; se a lavarer da unan bennak na gav ket un dra hewel; sklaer eo ar ster; likit « *od* » e-lec'h « *aod* », n'eus mui ster ebet; e-lec'h : ne gavfe ket dour *war ribl ar mor*, e vije er *maezioù*.

Sed amañ c'hoazh un nebeut troioù-lavar gant « *od* ». « *Degouezhet omp 'n od* », setu-ni er porzh, war an douar; « *Mont 'n od* », a dalv war un dro ober hent war-du an douar, pa vezer er-maez, ha kuitaat ar vag, pa vezer er porzh : *kerzh 'n od!* a dalv kement ha « dilestr! »; « *Lakaomp ar vag a-benn 'n od da vrousta dindani* », *lakaat a-benn*



*'n od* a zo lakaat ar vag war ar sec'h, pe kas ar vag da goll ouzh an aod : « *bag Per a zo bet bannet a-benn 'n od gant an amzer fall* (2) », ha klevet em eus martoloded kounnaret ouzh o mestr o lavarout : « *bremaik e vo lakaet ar vag a-benn 'n od forzh pelec'h* ». En holl zegouezhioù-se, e seller ouzh an aod, an douar evel a-enep ar mor : alese an distagadur « od ».

*Kaout sond* a zo tizhout strad ar mor gant boull al *linenn-sond*. Pa vezer a-benn eus al linenn-sond hep bezañ tizhet ar strad e lavarer : *kaout koll-sond* (kentoc'h eget *koll sond*) : « *koll-sond am eus* », ha neket « *koll a ran sond* »; seblantout a ra n'eus mui nemet ur ger eus *koll-sond*, an darn vrasañ eus talvoudegezh ar verb « koll » o vezañ teuzet : « *aze ' zo koll-sond* ». *Sond* a vez implijet eta da verkañ strad ar mor, pa c'heller e dizhout, e lavarennoù evel « *emañ va linenn war ar sond* », « *pesked a santez, pe ar sond?* », ha diforc'het mat diouzh *strad* e « mont d'ar strad », goueledïñ.

## II

## *AR BIGI. — O FARDAJ*

### ANV AR VAG

Sed amañ notennoù diwar-benn anvioù ar bagoù.

*Lestr, listri* a zo dianav-krenn. *Ur vag* (l. *bagoù*) a oa gwechall anv ur seurt bag hepken : ar re vrasañ, er Gelveneg, a-raok ma voe implijet

(2) Distaget « amzer vall ».

ar c'hefluskerioù. 25 pe 30 troatad hed a oa d'ar c'hein, ha pontet e oa ar vag. Savet diouzh mont en donvor, e oa krenn he stumm ha postek. Implijet e oa evit pesketa ar brizhili bras (*micher brilli bras*, sell. pennad IV) hag ar sardin (*micher sardin don*); n'eus ket mui a vagoù seurt-se.

*Ar binasenn* (l. *pinasennoù*) a zo deut goude implij ar c'heflusker. Da gentañ e veze lakaet ur c'heflusker-skoazell d'ar bagoù dre lien. Bremañ, an holl labour a zo graet gant ar c'heflusker, ha n'eus a oueliou nemet e-giz skoazell, ha c'hoazh pa 'z eus. « Mistroc'h », hiroc'h ha moanoc'h eo deut da vezañ kouc'h ar bagoù; da gredin eo ne zalc'hont ket kerkoulz ouzh ar mor, met aesoc'h int da sturiañ ; da sardineta e talv ar pinasennoù.

A belec'h e teu ar ger *malamok?* Ur ger-amprest? Ur ger eus luc'hach ar vartoloded? Ne vern. An holl a oar petra eo ur *malamok* (l. malamoked), hag a zo ur binasenn vrasoc'h, startoc'h, dezhi ur c'heflusker kreñvoc'h. Ur seurt bag deut ivez diwar implij ar c'hefluskerioù. E-keñver ar binasenn, ez eo ur c'hammed muioc'h war-du ijinerezhelañ ar pesketaerezh, a gendalc'h atav ar besketaerien da herzel outañ. Gant ar *sac'h-drag* e labour ar malamoked.

Ur *bark* a zo ur vag fardet e sloup, gant ur wern-valouin difiñv; bez' ez eus « barkoù-grilhed » ha « barkoù-touned ». *Ur c'hanod* (l. *kanojoù*) a zo anv ur vag vihan, bihanoc'h eget ar binasenn (a-raok amzer ar c'heflusker e oa daou seurt bag : ar c'hanod hag ar vag). Ur *c'hanod-bihan* pe un *ambarkasion* a zo anv ar vagig vihan evit mont-

(2 *bis*) Un evn-mor, hag a vev e rannvorioù ar c'heider, a oa graet anezhañ ivez « malamok » gant ar vartoloded, gwechall, da vare al listri bras dre lien. (G. B. K.)



dont etre ar vag hag ar c'hal; *plad* (l. *platojoù*) a reer eus ur c'hanod bihan e gouc'h plat a-zindan.

Evit envel ul lestr bras, e leverer : *ur batimant;* ul lestr-dre-dan a zo *ur vapeur.*

Taolit evezh e chom bev al liester *bagoù*, « *ar bagoù a zo er-maez* », tra ma 'z a an unander *bag* e-maez implij, o vezañ ma 'z eus anvioù a-ratozh gant ar seurtoù bag nevez. E-touez ar re-mañ, merzomp e vez implijet mat liester *pinasenn*, daoust d'ar ger-se (hag eñ er stumm-unan) bezañ nevez deut er yezh.

Taolit pled ivez ez eo yac'hoc'h yezh ar Gelveneg eget ma kredfec'h diwar lenn ar pennad diwezhañ-mañ. Ne c'heller dastum nemet kement-mañ : war dachenn ar micherioù, ha dreist-holl pa vez kel eus savadurioù nevez, ne c'hell ket ar bobl herzel ouzh aloubidigezh ar galleg.

## AR C'HOUC'H

Er Gelveneg ne lavarer ket ar c'houc'h, hogen ar *glorenn.*

*Ar glorenn sec'h* a zo ar c'houc'h hep paramantoù na fardaj : « *Ar glorenn 'm eus paeet pemp mil lur war-nugent hag ar moteur a zo aet da eizh mil lur ha daou-ugent.* »

Ouzh *boursell* roet e Geriadur bras Vallée da dreiñ « kostez » ar vag, e c'heller keñveriañ amañ *bourzh* ha *moñsell. Bourzh* a zo ar « vardell-lestr » : « *dont a ra an dour dreist ar bourzh* »; « *'mañ ar bourzh 'rez an dour* », « *lammat dreist ar bourzh* », « *lakaat an dorn war ar bourzh* » (3). *Er bourzh* a dalv « er vag, war vourzh ar vag » :

(3) An *drikenn* a zo plenk lem-laka a ra tro ar bourzh (KERLANN).

*« mont a ran da gousket er bourzh », « er bourzh 'mañ c'hoazh ar pesked ». Bourzh* a dalv ivez « bourzhiad, jel (Gwenedeg) » (4) : *« n'aint ket er porzh war o bourzh », « tri bourzh d'an nebeutañ 'zo d'ober berzh kaout* (a-raok kaout) *ar mor don », « sav, paotred, poent eo chañj bourzh ».*

*Moñsell* a dro reizh « boursell, kostez ar vag » : *« ar vag-se? Gwall fall eo, er mor : n'he deus ket moñselloù a-walc'h* (da lavarout eo n'eo ket ar c'hosteziοù bolzek, keinek a-walc'h) » ; *« aet eo d'ar strad, frejet* (freuzhet) *he moñsell war ur penn-maen »* (5).

Tost ouzh kein ar vag ez eus un toull, graet gant an talar; talvezout a ra da leuskel an dour na c'hell ket bezañ sunet kuit gant ar vangounell. Stouvet eo gant un ibil koad hir.

Tachet e vez pezhioù-prenn bras ar vag (da skouer, ar portal war an ezen) gant tachoù bras zinket, hirgarrezek o zroc'hadur : *tachoù-bag* a ra Gelvenegiz anezho.

Da zerc'hel ar vag a-blomm war ar sec'h e lakaer alies *bekilhoù d'ar vag* (hep mar, eus an anv gallek a dalv *flac'hoù*) : *« diou vekilhenn he deus ar vag ».*

An toulloù ma tremen drezo an ibilioù houarn a zalc'h ar bekilhoù a anver *toulloù ar bekilhoù : « stank toulloù ar vekilhenn en tu vapous* (babourzh), *dour a zeu drezo ».*

An divunadell-mañ a glevis goulenn alies er Gelveneg : « Petra 'ya buanoc'h pa vez tennet e dreid digantañ? — Ar vag hep he bekilhoù! »

(4) *Jeliñ* = tennañ ur bourzhiad.

(5) Ar yezh pemdeziek, hag hi livekoc'h eget seven, a ra gant *moñsell* evit envel ar feskennoù, sałokras ! *« Sell 'ta ! peseurt moñselloù he deus ar vaouez-se ! »*








Ar rannoù barrennet a zo a-live gant *ar pont* hag *ar gambr.*

*Ar gambr*, pe *ar gambr-vara*, a zo ul lec'h klozmat e-lec'h ma vez klenket pourvezioù pep martolod (bara, h. a.), hag ivez diankachoù 'zo (higennoù, h. a.). Pep pesketaer en deus e *sac'h-bara* er gambr.

Plañchod an *tilhar* a zo start; hini ar *skotilh* a zo lem-laka. Pa besketaer, e vez taolet ar pesked war an tilhar. Riskłañ a reont war-du ar skotilh, e-lec'h ma kouezhont dre ur faoutenn 4 pe 5 sm. treuz. Er porzh e tenner plañchod lem-laka ar skotilh evit dilestrañ ar pesked.

## AR GOUELIOU

Er Gelveneg ez implijer kentoc'h *lien* (*lien-bag*) eget *gouel; ul lien* a zo « ur gouel », *al lien* a zo « holl ouelioù ar vag ». Diaes eo din reiñ ar stumm-lies; Gelvenegiz a ra gant *lien* en ur sterstroll : *al lien, « lien am eus prenet ».*

Sed amañ troioù-lavar gant *gouel* : « *lakaat da ouel* », « *bezañ da ouel* », « *diwezhat eo, paotred, poent eo lakaat da ouel!* » ; « *pelec'h 'mañ ar bagoù all? da ouel emaint!* » (6)

Roomp amañ skouerioù eus strizhadur lavarennoù 'zo, deut da vezañ « skornet » en ur stumm digemm. Seurt strizhadurioù a gaver e-leizh er Gelveneg ; aet eo pell ar strizhidigezh amañ. Evit ar gourc'hemennoù « taolit al lien el laez ! » e klever : « *Taol 'laez!* » ; evit « taolit al lien en traoñ! », « *Taol 'traoñ!* »

Techet e vijen da skrivañ « *taola* al lien... », evit heuliañ gwelloc'h spered ar yezh komzet ; houmañ, evit gourc'hemennoù groñs, a ra gant an anv-verb aesoc'h eget gant stummoù an doaregourc'hemenn ; *taola* a zo stumm *teurel* er Gelveneg. Hag e leverer : « *emaomp o taola al lien en traoñ* » ; « *oac'h o taola al lien el laez* », h. a. Pa vez ar vag dindan ouel, « *'mañ he lien e laez* » ; pa vez distro er porzh « *'mañ he lien e traoñ* ».

Gwriet ez eus, tro-war-dro d'ar gouelioù, ur gordenn anvet *ravalink* gant Gelvenegiz.

Daou verb a stummer gant ar ger *ravalink* : « *ravalinka, diravalinka* » : « *emaon o ravalinka ul lien nevez* », « *diravalinket eo bet va lien pa oamp o tont en od dindan an tourmant ruz* », « *brein al lien, diravalinka a ra alies* ».

## AN DROM

E bourzh ar vag e vez atav un eil gwern, div a-wechoù; bez' ez eus ivez div, teir pe beder roeñv; a-wechoù un adwern, ur walenn goad bennak. hag all ; bez' ez eus ivez ul lien pe zaou, bihan o gorread, a lakaer pa vez an avel taer-meurbet : graet e vez *lien-kab* eus ar ouel-se.

(6) Anvioù ar gouelioù *fok; lien bras; mizen; lien kap-*



An traoù-se a-gevret a anver *an drom*.

Ar gouelioù a daoler en traoñ, hag ar gwernioù zoken, a zeu da vezañ lod eus an drom. « *Ne vez nemet un drom er bourzh, atav en tu diwar a'el* » ; « *savomp an drom diwar a'el, paotred, moñselli re a reomp* » ; « *risklet eo an drom, kement omp moñsellet* » ; « *kemerit pennoù-kerdin ha stagit an drom ouzh kostez ar bourzh* ».

En e di en deus c'hoazh ar pesketaer un dastumad gwerni, roeñvoù, ha pezhioù prenn all, hag anezho holl e ra c'hoazh *an drom*.

## AR MARL

Ar marl a zo ur varrenn goad a implijer, er bagoù dre lien, evit *teurkañ* startoc'h, da lava-




rout eo evit peurstennañ dris ar ouel pa n'heller mui hen ober war-bouez brec'hioù an dud. Ne

reer gant ar marl nemet er bagoù bihan a-walc'h, a zo o bomm a-dreuz gant ar wern (skd. 2), ha nepred er bagoù fardet e sloup) a zo d'o bomm un doare gaol pe ul lagadenn a-dro d'ar wern.

Stennet eo ar marl gant penn distag an dris; ouzh ar penn anezhañ a resev an dris ez eus ur c'haran, ha warnañ ez eus un tammig koad da zerc'hel ar pennad dris a zalc'h ar marl : n'ouzon ket penaos int anvet gant ar besketaerien.

## AR FARD

*Fard* a zo anv-stroll an holl gerdin eus ar vag, pe c'hoazh anv ur rollad-kordenn. Ur *penn-fard* a reer eus un tamm kordenn-lestr; lavarout a reer ivez ur *penn-kordenn*.

An holl gerdin a zo o paramantiñ ar *sac'h-drag* a anver *fard-drag;* hag alies e lavarer *fard* hepken evit *fard-drag : « prenet em eus ur fard nevez* (ur fard-drag) », e-keñver « *prenet em eus fard nevez* (kerdin nevez) ».

## AR C'HOUEZ

Evit mirout ouzh ar c'herdin hag ouzh al lien a vreinañ e vezont « kivijet » : *ober kouez* d'al lien pe d'ar rouedoù eo a vez anvet an oberadenn-se er Gelveneg. Ne lavarer kammed *ober kouez* evit gwalc'hiñ an dilhad; ar ger *koueziañ* (Ernault) n'eo ket anavezet.

Gant « *malakof* » e reer kouez evel-se : « *evit ober kouez e lakaer malakof en dour berv* ».

## AN EOR

Diwar *joal* e teu daou verb : *joalañ* ha *dijoalañ*. Ret eo gouzout n'emañ ket ar joal e kompezenn ar pav hag an daou viz, hogen a-serz ganti. P'eo



*joalet* an eor, da lavarout eo p'emañ ar joal e kroaz, e kemer re a lec'h er vag; pa vez halet an




eor er vag eta, e vez dijoalet. A-raok bannañ (stlepel) an eor er-maez e vez joalet adarre. Da zerc'hel ar joal e kroaz, da joalañ, e reer gant un tamm kordenn bennak.

## AR STUR

Ar rann varrennaouet a anver *mechenn* : « *drailhet* (torret) *en neus* (en deus) *va mechenn gant un taol-fri* (un taol-staon) ». Lavaret eo bet din (Eost 1941) e reer gant « mechenn » dreistholl evit envel ar rann eus stur ur vag fardet e sloup (skd. 4) hag a dreuz penn-stambod ar vag (7).

(7) N'eo ket an dra-se a ra ur sloup eus ar vag, daoust ma kaver ur seurt stur war an darn vuiañ eus ar slouped. Gwir arouez-penn ur sloup a zo kaout dalc'hmat ur wern-fok (gwern valouin) ha rak-se dilec'hidigezh ar wern vras war-du kreiz ar vag.

Er bagoù ordinal (bag, kanod, pinasenn, malamok), emañ ar stur stag ouzh talbenn-dreñv ar vag. Met krediñ a ran e vez graet gant *ar vechenn* evit an daou seurt stur.

## AR ROENV

Bez' e c'heller renkañ ar roeñvioù etre 3 rumm :

*a*) AR ROENVIOU BRAS, anezho ar roeñv-skoaz hag ar roeñv-dreuz. Lavaret eo bet din gant ur pesketaer e oa anvet ar roeñv-skoaz evel-se o ve-




zañ ma edo war « skoaz » ar vag (war an dresadenn he gweler e-lec'h m'eo ar vag ledanañ). Evit *roeñv-dreuz* e vije marteze gwelloc'h « roeñv a-dreuz » pe « roeñv-dreust » : emañ un tammig war-dreñv e-keñver ar roeñv-skoaz, a zo tost ouz an treust-bras.



Gwelet em eus ivez ***roeñvioù-bras*** war an holl vagoù, anezho roeñvioù bras-tre, alies e pitchpin, karrezek o zreuz, dezho un dornell grenn ha moan. Pounner e oant ha diaes da embreger. Aet int da get gant implij ar c'heflusker.

*b*) AR GARENNOU ; gwelet em eus ober gant ar roeñvioù-bras hag ar roeñv-boulin, biskoazh avat gant ar *garennoù*. Taolit pled emañ ar *c'harenn-skoaz* araokoc'h eget ar *c'harenn-dreuz* (pe *garenn-dreust?*). Ken linkus eo an distagadur m'eo diaes hen diogelañ). Ha kar e ve *garenn* da *c'har?* Techet e ven d'her c'hrediñ pa sellan ouzh an dresadenn.

*k*) AR ROENV-BOULIN, ar roeñv da baolleviañ ; *poulinin, poulinañ*, a lavarer amañ e lec'h paolleviañ. « *Ur pouliner mat* » a vez graet eus un den a oar paolleviañ.

War un nebeut bagoù ez eus c'hoazh ur *roeñv-boulin*. War meur a hini all, war ar pinasennoù, n'eus roeñv ebet ken, nemet ar roeñv-boulin evit ar *c'hanod-bihan*.

## III

## AN AMZER — AN AVEL, KERZH AR VAG

Pa vez amzer griz, pa vez fall ar mor, e leverer er Gelveneg « *rust eo an amzer, rust eo ar mor* ». Pa vez an avel kreñv-meurbet dre an amzer fall, e komzer eus an *amzer bounner : « chomet eo ar bagoù en aod, rak re bounner eo an amzer »* ; « *pounneraat a ra an amzer* » a dalv kement ha « war greñvaat ez a an avel ». Hag e teufe amañ implij *pounner* diwar voustr (pouez) an avel er gouelioù?

*Kalet* eo ar mor pa vez warnañ gwagennoù berr, a sko ouzh ar c'houc'h kreñv ha taer. Er c'hontrol pa vez ar gwagennoù ledan ha kranek, pa sav ha pa ziskenn ar bag sioulik, *houlajenn* a zo : « *gwashoc'h eo ar mor kalet eget an houlajenn* ».

Ur *barr-kelvac'h* a leverer evit ur *barrad-avel*, ur *fourrad-avel* kreñv ha berr, o deus ar besketaerien kalz a zisfiziañs razañ.

## GLAZIN A RA AN AVEL

Taolomp pled diouzhtu e kouezh ar *v* en « avel », distaget « *a'el* », nemet a-wechoù el liester « avelioù »; klevet e vez enta : « *glazi 'ra an a'el* ».

Evit kompren ar pezh a arouez ar besketaerien dre *glaziñ* a ra an avel, e ranker anavezout un darvoud ez int boazet da welout, ha na daol tud an aod evezh ebet outañ.

C'hoarvezout a ra da c'horre ar mor kemer ul liv du pe zuoc'h hervez herr redennoù an aer o c'hwezhañ war an dour : spis-meurbet eo an dra pa vez brav an amzer.

Sed amañ penaos em eus hen gwelet er-maez da Inizi Glenan. En hañv. Mor habask. Amzer sioul-meurbet. Daskren a ra gorre an dour a-daol-trumm, a widennadoù hir, duoc'h, hep derc'hel d'un arroud resis, hegemm-meurbet : amañ ar barr-avel o tremen. A-wechoù, e-kreiz un aergelc'hiad a hañval bezañ difiñv-dreist, e sav gwir gorventennoù, ha n'o merzer nemet dre gemm-liv an dour. Krediñ a rit e tec'h an dachennad teñval diouzhoc'h, hag e tistro hag amañ warnoc'h, her ha taer. He gwelet em eus o treuziñ al lestreg-pesketa. Edo al lien o stlakañ evel seier goullo; en un taol e voñsell ar vag, e kri pep kordenn, e strak pep azen, amañ an dour a-rez d'ar bourzh. Gwechoù a zo e ranker zoken dis-



kenn an holl ouelioù ha lezel ar reklom da dremen. Bremaik e oa ar mor goloet a lienoù; ne weler ken bremañ nemet gwerni noazh. Diwallet neb na daolo ket ar gouel d'an traoñ buan a-walc'h; gwazh a se da neb en devo disprizet nerzh an avel; peñseet on bet ur wech, o vezañ m'o devoe ar besketaerien re a fiziañs e stabilded o bag.

Pa dremen war an dour ar gwidennadoù teñval e lavar ar pesketaer : « *glazi a ra* » pe « *glaza a ra* ». Ne leverer ket « glaziñ a ra ar mor », hogen « *glazi a ra an avel* », peurliesañ; da lavarout eo moarvat, « kreñvaat a ra an avel ».

Hag aet ster ar verb war ledanaat : war an douar, zoken, pe er-maez pa vez ar mor ken houlennek ma ne gemm mui e liv, e lavar ar pesketaer dalc'hmat : « *glazi 'ra* ».

*Glazi* a zeu, anat eo, eus an anv-gwan *glas*. Klevet em eus lavarout : « *Sell, pegen glas eo du-hont* », o lavarout dre se « nag avel a zo du-hont ».

## « EN A'EL DA », « DINDAN »

Pa dremen ur vag e-biou d'ur vag all, pe d'ur roc'h, e c'hell bezañ ar vag all pe ar roc'h pe etrezi ha poent an dremmwel ma c'hwezh an avel dioutañ (skd. B), pe en tu all d'ar vag e-keñver poent-c'hwezhañ an avel (skd. A).

En B, emañ ar garreg *en avel d'ar vag*, pe *diwar avel* dezhi; graet e vez kerkoulz gant an div dro-lavar : « *mont a reomp en a'el d'ar c'herreg* », « *en a'el dimp ez a ar vapeur* ». Lavarout a reer ivez a-wechoù *dreist* : « *mont en a'el d'ar beg* » a dalv « *mont dreist ar beg* »; pe c'hoazh « *en a'el dimp e teu = dreistomp e teu* »; graet e vez a-wechoù all gant *uheloc'h* : « *uheloc'h evit*

*ar c'herreg* », « *dreist ar c'herreg* » ; « *en a'el d'ar c'herreg* » a zo kendalv.

En A, emañ ar garreg *dindan ar vag*, pe *izeloc'h egeti :* « *chom a ra dindanomp* » ; « *chom a ray dindanomp* », « *n'ez i ket dreistañ, chom da gouezha dindanañ!* (pe : *tremen izeloc'h*) ». Met ur ger all a zo, resisoc'h, kendalv da « dindan » : *olevent* pe *olavent* : « *olevent deomp e teu* »,




« *chom a raimp olevent d'ar valizenn* (balizenn) », « *olevent d'ar c'herreg e rankez kemer* (kemer penn da hent) ». (8).

War ar vag, e tiforc'her an daou du diouzh an avel : an *tu diwar a'el*, an tu ma teu an avel dioutañ, hag an *tu olevent :* « *moñsellet eo ar vag, na chomit ket olevent* (pe : *savomp diwar a'el*, da lavarout eo : eomp en tu diwar avel) ».

(8) War ar silabenn diwezhañ eo pouezmouezhiet *olevent*.



## KERZH AR VAG E-KENVER AN AVEL

Da verkañ kerzh ar vag e-keñver roud an avel, e ra Gelvenegiz gant *dont d'an avel, bezañ d'an avel, kloz d'an avel* (da lavarout eo « hogos a-benn d'an avel?). Sed amañ skoueriOù :

*a*) « *Deus d'an a'el, ar muia ma c'helli !* » ; « *Chaok war ar vaol* (9) *ma teu d'an a'el* » ; « *Sell, Per, penaos e teu d'an a'el, 'mañ o tont en-dro* (o treiñ tu da gerzh e vag) ».

*b*) « *Re 'maout d'an a'el* », a dalv « mont a rez re a-benn d'an avel; re dost d'an avel out. »

*k*) « *Deus kloz d'an a'el* » ; « *dalc'h kloz d'an a'el* » ; peurliesañ « *dalc'h kloz d'an a'el* » a zo berraet e « *dalc'h kloz !* » ; karout a ra ar besketaerien seurt troioù lavar berr; « *ha kloz 'maout? — n'out ket c'hoazh, deus klosoc'h!* »

Treiñ tu da gerzh ar vag a zo *dont en-dro :* « *emañ o tont en-dro* » ; « *deut eo en-dro* », « *ne deuio ket a-benn da zont en-dro* ».

Pa gostez ar vag, e voñsell; *moñselliñ* a dalvez ne vern pegement e kostezfe ar vag : « *moñsellet eo, moñselli a ra ar vag* ». P'emañ ken kostezet ar vag m'emañ ar goueliOù a-rez an dour, *pladet eo :* « *pladi a ra war an dour* ».

### A-BENN, A-DREUZ

Treiñ ar vag en doare ma teu an avel dres a-benn d'ar staon a zo *dont a-benn d'an avel*. En ur ster ledanoc'h, *dont a-benn* a zo treiñ staon ar vag, neket ouzh an avel, hogen ouzh tu enep

(9) Sellit pelloc'h an notenn war *chaok;* amañ e talv : « laosk ar vaol kuit ! »

kerzh ar vag ma vefe laosket da vont gant kas an dour hag an avel (10).

Emañ ur vag o paouez eoriañ; pa dro penn d'ar gwagennoù, deut a-benn da fard an eor, e lavar ar pesketaer : « *emaomp* (*deut*) *a-benn* ». A-enep da *zont a-benn* ez eus *dont a-dreuz* (sell. not. pelloc'h).

*Lakaat a-benn* ha *derc'hel a-benn* a zo div dro-lavar implijet kalz gant ar sardinetaerien : Evit mont da besketa e *lakaer* ar c'hanod-bihan *a-benn*, evit diskenn ar rouedoù. *Lakaat a-benn* a zeu da vezañ heñvelster gant pesketa : « *Re bounner eo an amzer, ne c'hellimp ket lakaaat a-benn* »; « *gwelet em eus paotred ar sardin o lakaat a-benn* ». Goude se, war-bouez ar roeñvioù, e ranker *derc'hel* ar c'hanod-bihan *a-benn: « Paotred kreñv, tud start a ranker kaout evit derc'hel a-benn* ».

*Lakaat ur vag a-benn d'an od* (aod) a zo he lakaat war ar sec'h, war an trec'h, he staon troet war-du an douar.

Ar chadenn (11), ar fard, a zo *war ar penn* p'emeur deut ouzh o dibenn, goude o zeurel d'ar mor penn-da-benn : « *Lakait ar chadenn war ar penn!* ».

Pa ne sent ken ur vag ouzh he stur e *kouezh a-dreuz*. Eoriet eo ar vag; ne grog mui an eor er strad; loc'hañ a ra ar vag dindan efed ar red hag an avel : *kouezhañ a ra a-dreuz* (da gentañ, pa grog ar vag da « *zriva* », e lavarer : « *emaomp o tont a-dreuz* » ; damdost goude, kaset ar vag a-dreuz : « *deut omp a-dreuz* »).

*Kostez a-dreuz* eo ar vag p'emañ troet kostez ar vag ouzh ar gwagennoù pe ouzh an avel.

(10) Gouzout a ra ar moraer ez eo an « driv » kenefed ar red hag an avel.

(11) Distaget « ar jadenn ».



Pa vez kaset ur vag distur ez eeun war un all : « *a-dreuz e teu warnomp ; halomp ar chadenn ha leuskomp* (lezomp, laoskomp) *da gouezha a-dreuz* ».




Pa vez an avel a-enep-krenn da red ar mor, ha pa vez an avel kreñvoc'h, e talc'h ar vag a-benn. Se a c'hell mirout ouzh ar pesketaer a labourat eñ e aes, da skouer, evit *paotred ar brilli bihan*, pe

*paotred al linenn*, ar re a ya da vrezheleta en *hañv* gant linennoù. En A (skd. 7) e sent ar vag ouzh an avel en desped d'ar red : ar stronk (boued da zedennañ ar pesked; sell. not. pelloc'h) a zo kaset gant ar red a dremen dindan ar vag ; evel ma pesketaer en dour ma 'z eus stronk, diaes e teu da ober. E B, ez eo bet staget war fard an eor ur gordenn nevez o tont eus diadreñv ar vag, en doare m'eo kostezet ar vag a-dreuz; ar stronk ne da ken dindan ar vag. aesoc'h eo pesketa. Lakaat ar vag evel-se a zo *lakaat a-dreuz*.

## IV

## AR PESKETAEREZH

Sed amañ anvioù an doareoù-pesketa pennañ : pesketa ar brizhili a zo ober ar « *vicher vrilli*, pe *ober ar brilli* » ; bez' ez eus ivez *ar vicher sardin*, *ar vicher granked*, *ar vicher grilhed*, *ar vicher baneroù* (pesketaerezh ar c'hresteneged gant kevell-pesketa), *ar vicher douned*, *ar cheod* (pesketaerezh ar chevred), *an drag* (pesketaerezh gant ar sac'h-drag), ar *peskerezh kerdin* (pesketaerezh gant linennoù-foñs, meur a higenn warno).

Daou seurt *micher vrilli* a zo : ar *vicher vrilli bras*, d'an nevez-amzer, gant rouedoù, pell diouzh an aod, war vagoù bras, hep stronk ; ar *vicher vrilli bihan*, en hañv, gant linennoù, war vagoù bihan, a-wel d'an aod peurliesañ, gant stronk ha bouedennoù all. Evit ar *vicher brilli bihan* e lavarer alies *ober al linenn, ar vicher linenn*.

Lavarennoù klevet : « *Pseurt micher a rez-te ? Ar brilli* » ; « *paotred ar c'hranked o deus gounezet arc'hant!* »; « *er bloaz a zeu e rin an drag: biken ne rin mui ar grilhed* »; « *petra eo ar vag-se? Ur paotr sardin eo! — N'eo ket, ur paotr brilli bihan eo* ».



## BANK-PESKED HA TAOLAD-PESKED

Kemm a zo etre *bank-pesked* ha *taolad-pesked* : ur bank-pesked (sardin, blod, meilhed) a dremen hep ma tapfed kalz dioutañ; un taolad-pesked a zo ur bank-pesked ô tont el lec'h ma pesketaer en doare ma vez tapet kalz a besked : « *Sell, du-hont, ur bank sardin* »; « *labouromp, paotred, amañ 'zo un taolad-pesked er roued* »; « *mat eo bet an traoù? — netra nemet un taolad moan war-dro kreisteiz* »; « *aet kuit ar pesked ha kerkent un taolad all warnomp* »; « *dec'h hon eus bet un taolad-pesked estlammus ha leuniet hon eus ar vag dindan div eur amzer* ».

## AN HIGENN

N'eo *ar palo* nemet penn ar pav, mac'het diouzh e ledanaat; ne ra ket Gelvenegiz gant higennoù lagadennek.

Evit pesketa ar brizhili (12) e reer gant ar *vazh-higenn*. Ar pav bras a zo amañ peurliesañ ur walenn-disglavier.

Bez' e oa gwechall ur pesketaerezh na weler ket ober kalz bremañ, pakañ pesked bras ar foñs gant linennoù, dreist-holl ar sili-mor hag ar rae. Evit hen ober e raed gant higennoù kreñvoc'h, anvet *higenn-grap;* al *linenn-grap* a oa graet a-ratozh evit ar seurt pesketaerezh-se; ur gordennig e oa, kentoc'h, 5 milimetrad bennak a dreuz dezhi. *Krapiñ* a oa pesketa evel-se.

*Pegañ* a ra ar pesked pa grogont en higenn : « *ar pesked ne begont ket, ne reont nemet santout*

(12) Ar *brilli-stronk*, er vicher vrilli bras.

*ar vouedenn* ». A-wechoù e krog ar pesk er vouedenn, hag he disteurel diouzhtu hep pegañ : « *ne ra nemet blazañ ar vouedenn* ».

Pa grog ar pesk e vez *santet* : « *santout a ran, paotred. pesked a vo!* ». Goude un devezh ma n'eo ket bet santet ur pesk : « *hiziv n'em eus ket santet!* ». P'eo kroget, ez en em zifret ar pesk, meur a wech : *taolioù-penn a ra* (ro) : « *che! hennezh*




*a ra melloù taolioù penn!* » « *Un taol penn a ra, disvant 'ta* » (13).

Pa vez labour e-leizh, e lavar mestr ar vag, e-lec'h « *bec'h dezhi* » : « *krava, paotred! kouezhet 'zo warnomp un taolad-pesked spontus* ».

## STRONK, GLEUR

*Stronk*, hervez Vallée (Mots Classés. p. 80) a zo « bouedenn graet gant pesked friket » ha *gleur*

(13) *Disvantañ* = sachañ buan ha start, da lakaat an higenn da gregiñ.



(Gd. Dict, p 663), « bouedenn eouliek, pennoù sardin, h. a. ». Er Gelveneg *stronk* ha *gleur* a vez implijet kerkoulz an eil evit egile, hag e talvezont « bouedenn besked friket ». Evit gwir. e vez graet dibaot gant pesked friket nemetken ; bleud pistachez-douar (arachid) ha pesked friket a vesker.

Ar *stronk* a vez implijet dreist-holl evit ar brizhili bihan, pesketaet en hañv gant linennoù.

*Stronkañ* ha *gleuriñ* ne vezont ket implijet; graet e vez gant « *taola* (teurel) *stronk* » ha « *taola gleur* ». Koulskoude e klever ober gant « *stronka* » ha « *gleuri* » en doare-gourc'hemenn.

An *dilhad-gleur* a zo ar re a zoug ar pesketaer e-pad ma pesketa : kailharet gant stronk, ez int lous-heugus ; o zennañ a ra pa dosta ouzh ar porzh. Anezho un *tog* pe *boned gleur. otoù gleur. saro gleur* pe *saro-c'hleur* (ar saro a zo ar porpant-martolod e kotoñs a wisker evel ur rokedenn).

## AR C'HRANKED

Sed amañ anvioù ar c'hranked er Gelveneg :

*Kouskerez* (anvet e lec'hioù all « kousker »). *krank saoz* (krank bihan du mibin-tre), *kevnidenn* (« kevnidenn-vor », hervez Vallée), *krank-sabl* pe gentoc'h *grilh-sabl. krank-houarn* (krank bihan, a vev er rec'hier, heñvel a-walc'h ouzh ar gouskerez), *krank-bigoulenn* (krank-bigornenn, a vev e krogen ur vigornenn, pe velc'houedenn-vor) ; *krank-silienn, krank-glas* (krank bihan gwer e glorenn, a-fonn a-hed an aod), *krank div glorenn* (a zo o vont da gemmañ e grestenn, e glorenn), *krank gwak* (a zo o paouez koll e glorenn gozh, n'eo ket « maenrazet » c'hoazh ar glorenn nevez : « *ur c'hrank gwak a zo mat-tre da besketa gwrac'hed* »).

Meudoù. krabanoù bras ur c'hrank pe ul legestr a vez anvet *pav-gwan*. E-barzh ar glorenn ez eus

logoùigoù : *ar c'hambroù* eo evit tud ar Gelveneg. Ouzhpenn ar c'hig e kaver er c'hrank daou dra vouedus: *ar fouer* (anv deut eus liv-foerell an dra?) hag ar *boued ruz*, fetisoc'h : « *ne vez ket atav boued ruz er c'hranked* » ; « *ar fouer hag ar boued ruz a zo dispar* ».

Evit mirout a vezañ piñset gant meudoù (*pav-gwan*) ar c'hranked, e toull Gelvenegiz ar c'hro-c'hen a zo e pleg ar pav bras-se gant beg ur gontell; goude se ne c'hell ken kregiñ nag ober droug : « *spaia* » a reer eus an doare-ober-se; ar c'hran-ked hag al ligistri a-vez « *spaiet* » evel-se. « *Dibaia* » a zo tennañ ar pavioù : « *Dibaiet em eus ur c'hrank* ».

## AR C'HRANK-BIGOULENN

Pa 'm eus klasket gouzout pe anv a oa gant ar « bernard-l'hermite » e brezhoneg, em eus gou-lennet digant va zad, pesketaer, o chom er Gelveneg abaoe 1916, digant va mamm ha daou besketaer (50 ha 35 bloaz) : lavaret o deus diouzhtu *krank bigoulenn*. Ur pesketaer all (52 vloaz) en deus lavaret, eñ : *melfedenn* (melc'houedenn) *mour* (*mor*), pe *blej mour*.

An eil anv diwezhañ-mañ a zeu anat eus an hini kentañ. dre ur c'hounstroll a adkavan aes. P'edon bugel e kanis alies gant kamaladed vihan ar ribour-tadennig-mañ :

> *Blej, blej, blej !*
> *Tenn hou kerniou hir e maez !*

Kanañ, pe gentoc'h hedata a raemp ar c'homzoù-se dre c'hoari en gortoz ma tennfe o c'herniel ar melc'houed hor boa tapet. Hag e lavarin ouzhpenn e teuas ur seurt kounstroll gant ar pesketaer a c'houlennataen, hep m'em befe lavaret ger eus va



soñjoù-me : *melc'houedenn mour--- blej ! blej!...* *--- mour.*

Met e c'hellan lakaat asur ez eo *krank-bigoulenn* a implijer peurvuiañ er Gelveneg.

## FUTUR

Labouredagoù bras a zo e-leizh war aod kreis-teiz Breizh evit lakaat sardined, toun, legestr e boestoù-mir. E ledenez Penmarc'h e vezont anvet *futur* (1) ; e Leskonil, Lechiagad, Keriti, Sant-Gwe-nole, em eus klevet ober alies gant ar ger-se; er Gelveneg, n'anavezer ger all ebet evit envel ul labouradeg : bez' ez eus eno ar *futur vras, futur Men-Meur,* ar *futur gozh, futur Chacun* (diouzh anv ar perc'henn); hag e reer *merc'hed-futur, paotred-futur* eus an dud a labour el labouradegoù; eus ar merour e vez graet ar *paotr-futur.* Daoust ha ne zeufe ket ar ger-se eus ar galleg « friture » ? Da gentañ ne veze miret ar pesked nemet dre o fritañ, evel ma reer atav evit ar sardined. Ret eo merkañ, avat, e vez graet *futur* eus ne vern pe seurt labouradeg : ul labouradeg boued-mir, ul labouradeg boestoù metalek, ul labouradeg tredan, a zo atav ur *futur.*

(*Da genderc'hel.*)

---

(14) Dont a ra ar ger-mañ, anat a-walc'h, diwar zistre-sañ ar ger *fritur,* anavezet-mat e Douarnenez evit envel ar seurt labouradegoù. (G. B. K.)

# DIAZEZOU AR SEVEL-GWERZIOU

(*KENDALC'H*)

gant F. KERVELLA

15. — GWERZENNOU START HA GWERZENNOU LAOSK. — Er skouer roet uheloc'h ez eus gwerzennoù dek mouezhiadenn, ha re all o deus unan ouzhpenn. Ar re-mañ eo ar re a zo ur vouezhiadenn didon ouzh an dibenn anezho. Setu amañ perak :

Gwerzennoù toniet war an dilost evel :

*'Tro mAre Ar c'huzh-hEol 'voe klEvet trOUz [neihOUr*
*Trouz Ur vag A voe klEvet o tOnet gAnt an dOUr.*

o devez un doare leunoc'h, peurglokoc'h eget gwerzennoù evel :

*Hag o tOnt eus an Iliz 'n em stOUont er vEred :*
*Arsa 'ta, KErnev-Uhel, sEtu hO soudArded.*

enno ur vouezhiadenn dinerzh da ziwezhañ.

Ar re gentañ a c'hell bezañ graet anezho a se gwerzennoù *start* tra m'eo *laosk* ar re ziwezhañ.

(Pa vez hanter-gwerzennoù pe rannoù-gwerzenn e c'hell bezañ pep hini anezho d'e dro start pe laosk, hervez doare toniañ ar ger a zo a-raok an arsav.)

Evit startaat ar gwerzennoù laosk e c'houlenn gwerzaouerien a zo, da heul Jakez Kerrien, e vije lakaet enno ur vouezhiadenn muioc'h eget er re a echu gant ur vouezhiadenn doniet. Ar reolenn-se



eo a zo bet heuliet gant Roparz Hemon er skouer roet uheloc'h diwar « Pirc'hirin ar Mor ». Setu c'hoazh ur skouer all digant an hevelep oberour :

*Warc'hoazh ez aint d'o labour 'vel bepred* (10)
*O wiskañ 'kreiz an dud o dremmoù seder,* (11)
*E-mesk o frederennoù bihan, ken dibreder,* (13)
*E-mesk o zrevell aner, leun a c'hred.* (10)

16. — IMPLIJ AN TAOL-MOUEZH ER GWERZAOUA. — E-touez barzhed Vreizh, n'eus bet betek-hen nemet unan, Roparz Hemon, hag en divije e gwirionez savet barzhonegoù hir diazezet war gellusk an toniañ. Evel-se eo ez eo savet an darn vrasañ eus e varzhonegoù, ar re bouezusañ anezho : *Barzhoneg evit kreiz ar Bloaz, Listri Noz, Pirc'hirin ar Mor, al Lestr.*

Heuliañ a ra dalc'hmat ez-strizh lezenn ar c'hehed da heul hini ar c'hellusk. Aliës e ra ouzhpenn gant ar glotenn-dibenn.

Ne ra peurvuiañ R. Hemon implij nemet eus an hevelep niver a vouezhiadennoù toniet hag a vouezhiadennoù dinerzh, ac'hano o devez e varzhonegoù un doare rust ha garv a-walc'h, o tont eus ma ra kalz implij eus kalz gerioù un pe divsilabennek. Amañ e klot, gwir eo, garvder an danvez, ouzh garvder ar gwisk; an darn vrasañ eus ar varzhed, avat, a vefe ret dezho lakaat muioc'h a vouezhiadennoù dinerzh en o gwerzennoù eget a vouezhiadennoù toniet.

Pet gwech e tle an taol-mouezh kouezhañ war ar werzenn ? Diaes eo reiñ ur respont eeun d'ar goulenn-se. Lavaromp koulskoude ez eo an naturelañ ar gwerzennoù enno teir, peder pe bemp mouezhiadenn doniet. Ar re a ziv a zo gwall vistr, hag ar re a c'hwec'h gwall bounner.

Ar gwerzennoù tri fouezmouezh a vo enno peurvuiañ 6, 7 pe 8 mouezhiadenn (a-wechoù 9, mar bez

didon an hini dilost). Ar gwerzennoù pevar fouezmouezh o devo eus 8 da 12 mouezhiadenn (13 er re laosk). Ar re pemp pouezmouezh a vo enno eus 10 betek 15 mouezhiadenn.

## IV. — KENGANEREZH PE KENGLOT AR SONIOU

17. — Ar glotenn. — Evit lakaat ar werzenn da skeiñ war ar spered, evit reiñ dezhi ur wir dalvoudegezh hud, ez eus un doare ober a vez graet gantañ dalc'hmat, hag eo lakaat an hevelep son, an hevelep lizherenn da zont a vareadoù resis. Ar gerioù heñvel-se a glot etrezo, setu perak e lavarer e vez *klotennet* ar gwerzennoù neuze, ha pep hini eus ar rannoù lakaet da glotañ a zo ur *glotenn*.

Meur a zoare ober a zo : bez' e c'heller lakaat da glotañ ar sonennoù pe vogalennoù hepken etrezo ; klotennoù son a zo neuze.

Bez' e c'heller lakaat ar c'hensonennoù pe ar strolladoù kensonennoù da glotañ diouzh o zu. Klotennoù kenson a zo neuze.

Bez' e c'heller lakaat erfin da glotañ an hevelep sonenn harpet gant kensonennoù heñvel. Hounnezh eo ar glotenn a gaver an aliesañ er varzhoniezh vrezhonek. Pa ne vo ket spisaet e vo hi *ar glotenn*.

Dre zegouezh reizh an hevelep sonioù, an hevelep lizherennoù e sav er werz ur seurt kan-diskan, setu perak e reer eus ar c'hlotennerezh ivez *kengan*, *kenganerezh* (pe c'hoazh *kenganez* hervez ar ger kembraek).

18. — Skoueriou klotennou. — Adalek bremañ e c'hellomp lavarout e vez kavet peurvuiañ ar glotenn ouzh penn diwezhañ ar werzenn. Unan eus



an doareoù gwellañ da lakaat al lavarennoù da sankañ e spered an dud eo o lakaat e gwerzennoù klotennet, setu perak e vez klotennet an darn vuiañ eus ar c'hrennlavarioù :

*Ar yaou*
*Diouzh ma c'houlaou.*

*Bloavezh glizh*
*Bloavezh gwinizh.*

*Ar pinvidik*
*'Zo gwiridik.*

Er rimadelloù bugale e vez alies c'hoariet e gwirionez gant ar glotenn :

*Petra ' vo da lein?*
*Ar vazh war ho kein.*
*Petra ' vo da ver'nn ?*
*Ar vazh war ho kern.*
*Petra ' vo da goan ?*
*Yod poazhet war an tan.*

Setu ur skouer all ma kenglot ar c'hensonennoù ivez e diabarzh ar werzenn, ouzhpenn ar c'hlotennoù-son en dibenn :

*Ar vilin vras o valañ hei*
*Hag ar goukoug o kanañ de'i.*

Ar c'hlotennoù a gaver an aliesañ eo ar c'hlotennoù-dibenn. Setu ur skouer :

*Va mamm, va mamm, mar am c'hredET,*
*Kouez d'ar gwener na rafoc'h KET ;*
*Neb a verv lisiv d'ar gwenER,*
*Paredin ' ra gwad hor SalvER.*

*Lamfot ket ' r c'hog digant ar YAR,*
*Na Yann ar boc'hig digant PAR ;*
*Ar c'hilhog a gan en uhEL*
*A gan pa gan an ebestEL.*

(« Yannig Skolan », *Barzhaz Breizh.*)

Klotennoù *diavaez* a c'heller ober ivez eus ar c'hlotennoù-se dre ma vezont kavet atav e penn diwezhañ ar werzenn. Outo e vez enebet ar c'hlotennoù *diabarzh* a vez kavet e diabarzh ar werzenn.

Pa 'z eus kengan kensonennoù ez eo hogos atav ar c'hensonennoù-se klotennoù diabarzh.

*Kan, o bran ! ha* KRO*z. ha* KR*i*
(T. MALMANCHE.)

Kenganerezh war N *ha* K :

*Na keuz ennoc'h, na kañv, na kleñved, nag anken*
(Y. DREZEN.)

war G :

*Grougous sioul ar gudon e goudor an elo.*
(Y. DREZEN.)

war L hag R :

*El listri luskellet war houlenn ar c'huzh-heol*
*E kan ar roeñverien dre ma skoont an dour.*
(Y. DREZEN.)

E kichen ar c'hengan-se war ar c'hensonennoù, e c'hell bezañ ivez avat sonennoù o kenglotañ. Menegomp er feur-se adarre barzhonegig Maodez Glanndour : :

*Hag-eñ eo disk*ENNET EN NO*z*
*Elerc'h gwenn-k*ANN *an H*AN*ter-noz,*
*Hag e kouskont er* MOR, MOR*zet,*
*Pleget* O F*enn dindan* O FL*uñv ?*
*N'eo ket el*ERC'H, *an* ERC'H
*A zo kou*EZH*et askellek war 'n en*EZ*eg ;*
*N'eus en ab*ER *'met rehi*ER
*A h*UNV*re k*UNV *dindan o fl*UNV.

E skridoù ar Grennamzer e kaver peurvuiañ war un dro klotennoù diabarzh ha klotennoù dibenn. Setu ur skouer tennet eus « Buhez Santez Nonn » (lakaet en doare-skrivañ bremañ) :

*Ac'h. Aotrou* Doue *' zo gwir roue 'r* B*ED, me ' zo* NET
[*resusit*ET *sklêr*,



*Goude ma angoes ha m'* est*l*AMM *er plas-mañ fl*AMM
[*ha pell* AM*ser ;*
*A-hed pemzek vl*oaz *e n*oazhd*ER, *kalz a hird*ER *a*
[*gem*ER*en.*
*Amañ kof ha k*ein *e v*reinIS, *aet oan war ma c'h*IZ
[*da* ZIS*penn,*
*Amañ ma-unan e v*an*EN, den a nep* PENN *n'am*
[*goul*ENNE,
*Deuet eo din koñ*sol *am* sol*AS goude hir sp*AS, *eus*
[*a c'hr*AS *Doue.*

E pennadoù a zo eus « Barzhaz Breizh », *Ar Bugel Lec'hiet* hag *Alanig al Louarn*, da skouer, e kaver ivez c'hoazh aspadennoù diwar an doare gwerzaouiñ-se :

*Marig koant a zo keuziet*
*He Loig ker he deus* KOLL*et*
*Gant ar Gorrigan emañ aet.*
*— Pa 'z is davit dour d'ar stivell,*
*Va Loig 'lezis er c'havell,*
*Pa zeuis d'ar gêr 'oa gwall-bell.*
*Al loen-mañ en e lec'h laket,*
*E veg ken du hag un touseg,* (1)
*A graf, a* B*eg hep ger e*B*et.*
*Ha* bronn *bepred 'mañ* K*as* K*aouet!...*

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

*Neb ' ga*N*as ar ga*N*en*N*-mañ* N*e ga*N*as ur wech all,*
*War zigarez, siwazh* D*ezhañ,* D*í*D*eodet gant ar Gall.*
*Hogen. mar* deo *dideodet, ne* deo *ket digalon...*

E brezhoneg krenn e kaved ivez kengloterezh kensonennoù keñver-ha-keñver gant ar c'henglot sonennoù. Ma n'int ket bet miret e pennadoù hir.

(1) Daoust ha ne zlefed ket lenn : *E veg ken rous hag un touseg ?*

e vezont kavet koulskoude, pe e gwerzennoù distag :

*Da ober* BEC *da Rebecca*

(*Burzhud bras Jezuz.*)

pe zoken e pennadoù, evel ar ganaouenn-mañ e « Buhez Santez Barba » :

*Evelhen eu gounit gloat hac ebataff*
*Evelhen eu gounit gloat,*
*Mar da moues dan marchat*
*Ha 'caffout compagnun mat*
*Hac e reo da evaf.*

## DIAZEZOU AR C'HENGAN

19. — AL LIZHERENNOU. — Evit ma vefe kengan e ranker lakaat da glotañ sonioù heñvel pe a hevelep natur. Dav eo d'ar barzh anavezout evit se diazezoù ar soniadouriezh.

Daou rummad lizherennoù a gaver el lavar : ar *sonennoù* pe vogalennoù, anvet evelse dre m'o deus ur son dezho o-unan ; ur vogalenn hepken a c'hell bezañ ur ger : *a, e, i, o* a zo gerioù distag e brezhoneg. En o c'heñver ez eus *kensonennoù*, anvet evelse dre ma n'o deus ket a son drezo o-unan, ne c'hellont bezañ distaget nemet ha harpet e vijent gant ur vogalenn.

Bez' e c'heller, evel m'o deus diskouezet ar skoueriou roet a-us, lakaat da glotañ sonennoù etrezo, kensonennoù etrezo, pe aliesoc'h strolladoù lizherennoù oc'h ober ur *soniad*.

A) *Sonennoù.* — Bez' ez eus seizh sonenn diazez e brezhoneg : A, E, I, O, OU, EU, U. Re hir e vefe displegañ amañ perzhioù pep hini eus ar sonennoù-se ; pediñ a ran ac'hanoc'h da lenn ar pezh a lavaran diwar o fenn e pajennoù kentañ va « Yezhadur ».

Ouzhpenn seizh sonenn a ranker avat kontañ



evit ar c'hloterezh rak, mar deus sonennoù evel *a, i, u* pe *ou* hag a vez distaget atav damheñvel, ez eus re all evel *e, eu* hag *o* hag o devez e gwirionez doareoù distagañ disheñvel krenn an eil ouzh egile.

E hag O a c'hell bezañ « serr » evel e : *bez, per, gwel, Brest, pep, kef ; kozh, mor, skol.* Bez' e c'hellont bezañ « frank » pe « digor » : *lestr, ler, gwell, debr ; poz, gor, koll, logod.* Bez' e c'hellont bezañ erfin « digor-tre » evel e : *sec'h, erc'h, kelc'h, berr, kerzh, ervenn; porzh, torr, mors, soc'h, lorc'h.*

EU a c'hell bezañ serr (digor e vez distaget evelato e Treger) evel e : *bleud, reuz, peul, leur, treut ;* pe digor-tre evel e *seurt* ha *meurzh.*

Ouzhpenn-se e c'hell c'hoazh pep vogalenn kaout ur son-fri (peurvuiañ dirak *m, n* pe *gn* ; pa vezont dirak ul lizherenn all e vez lakaet *ñ* war o lerc'h) : *amañ. tan, tamm, gagn, rankan ; — kreñv, plen, blegn, gren ; — ivin, piñsin, kignin, hinkin, flimmin; — bomm, tonn, ton, kogn, lonk; —koun; leun, bleuñv, reun, leugn; — trumm, lun.*

Bez' e kaver eta aze naontek sonenn disheñvel ha na zleer ket lakaat da glotañ an eil gant eben : ne zlefe ket *ma* ha *mañ* klotañ an eil gant egile kennebeut ha *lomm* ha *bomm.* Ur werzenn evel :

*Porzhier digorit an nor-mañ.*

n'eus ket e gwirionez a glotennoù diabarzh reizh war *or* enni, rak digor-tre eo an *o* kentañ, digor an eil, serr an trede.

EVEZHIADENN. — A-wechoù e vo gellet degemer distagadurioù rannyezhel. An *o serr*, da skouer, a vez distaget evel *ou* gant kalz Kerneviz, ha ne lakaont ket a gemm etre *skoul* ha *skol.* En enep e kemmesk Leoniz an *o*-fri hag an *ou*-fri. Ur skrivagner aketus avat, a ra atav an nebeutañ ar gwellañ a implij eus stummoù disheñvel

B) *Kensonennoù.* — Ne c'hellan ket displegañ amañ hed-ha-hed perzhioù ar c'hensonennoù. Evit-se eo ret studiañ ur yezhadur. Degas a ran da soñj hepken buan ez eus kensonennoù *gweuz* (P, B, F, V, M, W), kensonennoù *dent* (T, D, S, Z, N), kensonennoù *staon* anvet alies kensonennoù *gleb* (CH, J, GN, LH, Y), kensonennoù *korzailhenn* (K, G, C'H, NG) hag erfin ur gensonenn gourlañchenn : H. Bez' ez eus kensonennoù *tarzh* (K, T, P, G, D, B), kensonennoù *c'hwezh* (C'H, Z, F, S, CH), kensonennoù *fri* (M, N, GN, NG), *kensonennoù linkus* (L, LH, R) ha hanter vogalennoù (W, Y, U kensonenn. W a vez skrivet alïes *V, OU* pe *O* ; Y a vez skrivet alïes *I*). E gwirionez ne deo ket atav gwall genedus an anvioù-se ha bravoc'h eo moarvat an anvioù roet gant ar werzaourien gembreat : *llyfn* (levn) evit kensonennoù tarzh ha *crych* (kreoñek, kreoñennek) evit ar re c'hwezhet.

Ar c'hemm etre pep hini eus ar rummadoù-se a vez graet mat peurvuiañ gant an holl. Un dra bouezusoc'h avat eo lavarout ez eus e pep rummad ur son *blot* hag ur son *kalet*. (Kembreiz a lavar *skañv* ha *tromm* pe *pounner*). K, T, P a zo kalet (pounner), G, D, B a zo blot ; F, S, CH a zo kalet, V, Z, J a zo blot.

Luzietoc'h eo an traoù e gwirionez rak C'H, N, L, R o devez un doare distagañ blot hag un doare distagañ kalet, gwir eo zoken evit G, D, B ha S, F. Ne zlefed ket lakaat ur gensonenn vlot da glotañ gant unan galet : *c'h* ar gerioù *sec'hed* ha *sec'hoc'h* ne glotfent ket an eil gant egile !

*(Da genderc'hel.)*



# LABOUR SEVENET HA LABOUR DA SEVENIN

*Kinniget da Gevrenn ar C'helennerezh eus Framm Keltiek Breizh*

## *gant F. KERVELLA*

*eus rummad* « OBER »

Setu bremañ daouzek vloaz aet e-biou abaoe m'en em vode e Gwengamp un dornadig tud yaouank en o c'halon c'hoant da labourat e brezhoneg evit ar brezhoneg. Al labour-se o devoa c'hoant kas da benn a-gevret ha setu perak e voe savet etrezo un emglev a rejont *Ober* anezhañ. C'hwec'h vloaz ' zo aet e-biou abaoe ma voe savet, da geñver skol-hañv kentañ Milin Benfoull, Arnodenn an Trec'h. Setu erfin triwec'h miz abaoe m'eo bet savet da vat Framm Keltiek Breizh, ha m'eo deuet *Ober* da vezañ ur skourr anezhañ. Ken evel unan eus saverion *Ober*, ken evel ezel eus ar Framm eo e ran bremañ an danevell-mañ da Gevrenn ar C'helennerezh.

Daoust d'an diaesterioù hon eus kavet war hon hent, diaesterioù o tont eus an diouer a amzer, eus an diouer a skiant-prenet, ha dreist-holl eus diseblanted ar Vrezhoned e-keñver o spered-gouenn hag o sevenadur, e kav

din e c'hell hor strolladig tud — hag ur blijadur eo din lavarout pebezh mignoniezh, pebezh fiziañs a zo bet dalc'hmat etrezomp — laouen gant al labour graet.

Al labour pouezusañ kaset da benn war dachenn ar C'helennerezh, an hini en deus lakaet anv *Ober* da vezañ anavezet dre ar vro, eo hini ar skolioù dre lizher; ha d'an 3 a viz Kerzu 1942 e c'helle Marc'harid Gourlaouen ober dirak selaouerion Roazhon-Breizh un diverrañ eeun ha sklaer eus buhez ar Skolioù dre Lizher e-pad an dek vloaz kentañ (Gwelout *Arvor* ar 6 a viz Kerzu 1942); penaos ez int aet tamm-ha-tamm war greskiñ ha penaos e kendalc'hont da ober berzh.

Niver ar skolidi n'eo netra drezañ e-unan, hogen ar pezh a gont eo lakaat anezho da vezañ barrek da skrivañ ha da gomz ar yezh; da ober ganti evit mad an holl.

N'eus ket gwelloc'h evit se eget lakaat heligentañ etre an dud. Evit-se eo ez eus bet savet un arnodenn gant *Ober* da gemer lec'h ar *Simbol* (amañ adarre ez omp dleour da Roparz Hemon evit ar menoz) ha da glokaat labour hemañ en ur lakaat ur bazenn izeloc'h d'an arnodenn ; ur bazenn-arnodenn evit reiñ fiziañs d'ar re a zo krog gant ar studi ; ur bazenn-arnodenn ivez hag a vo ur pal evit an dud dizesk n'int ket evit mont betek ar studioù uhel, rak digor e tle chom park ar brezhoneg d'an holl dud a youl vat, koulz dizesk ha desket. Hag evit ar re-se, micherourion, labourerion-douar, pesketaerion, h. a., ha n'o devez nag an tu nag an amzer da vont pelloc'h, ez eus ivez bremañ un doare da ziskouez ez int douget da yezh o bro hag o zud : tremen an *Trec'h Kentañ*.

Al labour aozañ hag urziañ arnodennoù a zo,



er stad m'emañ bremañ an traoù, ul labour a c'houlenn muioc'h a breder hag a aked eget ne c'hell kalz tud krediñ. Ma! daoust da bep tra ez eus bet, a-raok an deiz kentañ a viz Du 1943, 141 den o deus diskouezet e oant barrek da c'hounit an Trec'h Kentañ, ha 40 o devoa gounezet an Trec'h Meur. Niveroù dister moarvat ma soñjer e niver ar vrezhonegerion, hogen kalonekaus koulskoude evidomp-ni hag a oar pegen poanius eo pep kammed graet war-raok. Tamm-ha-tamm e kresk niver ar re o deus strivet evit o yezh ha diwar o strivoù hag hor c'hendalc'husted deomp-holl e teuio evit mat an Trec'h-se hon eus roet da anv d'an arnodenn.

Lakaat da sevel ur sevenadur breizhek ha keltiek, daoust da bep tra, setu hor pal. Hag evit lakaat an dud da anaout o Breizh hag o c'heltiegezh e oa — hag e chom c'hoazh — pep tra da ober, pe dost. Pa 'z omp kroget gant ar skolioù dre lizher e oa un nebeudig levrioù da gelenn ar yezh, a-drugarez da stourmerion evel Fransez Vallée ha Roparz Hemon, levrioù divrazañ, mat-tre evit ar re a fell dezho tremen an Trec'h Kentañ. Pa fellas deomp avat sevel un arnodenn, ne dlee ket an arnodenn-se dougen hepken war ar yezh, hogen ivez war stad speredel ha gouiziegezh an den. Ha setu perak ne c'houlenner ket hepken ouzh an arnodennidi gouzout lenn, komz ha zoken skrivañ brezhoneg, hogen ivez diskouez o deus studiet un disterañ ar yezhadur, al lennegezh vrezhonek, istor ha douaroniezh Vreizh, ha, lakaet a-gostez, dre ma n'eo ket hepken ur rannig dister eus gouzout komz, gouzout kontañ e brezhoneg.

Ar gudenn vras a savas diouzhtu dirazomp neuze a voe hini al *levrioù-deskiñ*. Evit ar yezh hor boa, evel m'hon eus lavaret uheloc'h, levrioù

Vallée (*Le Breton en 40 leçons*) *ha Roparz Hemon* (rummad « Ar Skol Vrezhonek » ha Geriadur Brezhonek-Gallek; *Cours élémentaire de Breton*) hag ez eus bet levrioù nevez abaoe (*Alc'houez ar Brézhoneg eeun, Méthode Rapide, Geriadurig Gallek-Brezhonek* ha *Geriadur Nevez Brezhonek-Gallek, Grammaire Bretonne*, h. a.). Evit ar re a felle dezho mont donoc'h e studi ar yezh, avat, e vanke ul levr-yezhadur diazezet-start *ha skrivet e brezhoneg*. Setu perak e stagis, kerkent ha dieubet eus ar vuhez-soudard, e 1940, da labourat war ul levr-yezhadur hag a dlee, d'am meno, bezañ dastumet ennañ kement a ouzer diwar-benn ar yezh, n'eo ket e-keñver ar skiant rik, hogen e-keñver an implij pemdeziek a zo da ober anezhi. E-pad mizvezhioù ha mizvezhioù em eus ranket labourat start evit kas an oberenn-se da benn. Laouen oñ da c'hellout reiñ da c'houzout emeur krog gant ar moulañ, ha mar da eeun an traoù e vo deuet er-maez a-raok an hañv a zeu. Ne vo ket ul levr-kelenn, ez-strizh, hogen bez' e fellas din sevel un diazez start d'an holl levrioù-kelenn a vo savet hag aesaat al labour d'ar re o savo.

Ne oa levr a-zoare ebet kennebeut evit kelenn an istor, an douaroniezh, koulz hag an niveriñ. Evit an istor hor boa, gwir eo, levr gwenedek *Istoér Breih;* bez' hor boa ivez *Istor Breizh* Trivarz, ha levr-skol an Ao. Poisson, lakaet e brezhoneg gant Gour-na-Dec'h, hag ivez *Istor Breizh evit an holl* J. C. War an dachenn-se, gant al levrioù gallek a zo e-kichen, e c'helled c'hoazh tremen.

Evit eeunañ an traoù en deus an Ao. Bourdelles, kelenner war an Istor dre vicher, ha rener Skol-Uhel *Ober*, savet *un diverrañ eus Istor Breizh* da c'hortoz ma vo savet al levr klok hon eus ezhomm anezhañ. Evit an douaroniezh e oa kalz



gwashoc'h ar stad, ne oa pezh-labour a-zoare ebet, zoken e galleg, hag a-se na c'helled ket goulenn ouzh an arnodennidi envel ouzhpenn ur guchenn anvioù. En abeg da se eo e c'houlennis, e dibenn 1941, ouzh un douaroniour nevez-deuet d'ar brezhoneg, Lan Devenneg, hag-eñ ne c'hellfe ket sevel evidomp un diverrañ eus ar pezh a zo da c'houzout war an dachenn-se. Kas a reas al labour da benn buan-tre, ha bez' hon eus bet evel-se danvez nevez-flamm, war e gentañ lamm evel ma lavarer, hep e bar betek-hen.

Evit ar pezh a sell ouzh an niveriñ ne oa ket ledan an diazez kennebeut, ur pennadig hepken e *War-du ar Pal* 1939 gant R. Delaporte. Amañ avat e oa aesoc'h al labour; stagañ a ris gantañ va-unan hag e gas da benn.

An tri fennad : istor, douaroniezh ha niveriñ a oa prest a-barzh an hañv er bloaz 1942 ha kaset d'an embanner. Mont a reas an traoù a-dreuz avat, hag al labour a chomas sac'het. A-benn ma vo lennet ar pennad-mañ em eus fiziañs ho pezo gellet lenn al lodenn istor ha niveriñ, ha ne zaleo ket ivez emichañs al levrig douaroniezh da zont ermaez.

Setu enta un darn eus al labour sevenet.

Bez' ez eus labour all avat da gas da benn. Ha da gentañ-holl hon eus ezhomm eus ul levrig o reiñ da anaout *istor ar brezhoneg* hag *istor al lennegezh*, ken nebeut e ouzomp diwar-benn buhez hag oberoù ar re a zo bet o stourm en hor raog ! Bremañ moarvat e c'hellor aesoc'h sevel ur seurt labour goude enklaskoù L. Lok. Da heul-se hon eus ezhomm ivez eus *un dastumad* eus pennadoù kaerañ ha talvoudusañ hol lennegezh. Hemañ a zo moarvat ul labour tenn a-walc'h da vezañ kaset da benn, rak ret e vo klask ha diglask, lenn ha furchañ un tammig dre-holl. Gant kenlabour meur

a zen e teuor moarvat aes a-benn anezhañ.

Karout a rafen ivez gwelout unan bennak o stagañ gant ul levrig berr diwar-benn hon *arz breizhat,* rak ne gav ket din e c'heller bezañ Brezhon emskiantek ma ne ouzer ket un dra bennak diwar-benn istor ha talvoudegezh hon ilizoù, hor chapelioù, hor c'halvarioù, hor c'harnelioù, hor c'hêrioù kozh, h. a.

Ouzhpenn Breizhiz e fell deomp bezañ avat; bez' e fell deomp ivez adkavout hon herezh keltiat. Ha setu labourioù a vo ret c'hoazh lakaat dre skrid : Istor ar Gelted tramor ha douaroniezh o bro, dreist-holl Kembre hag Iwerzhon. Ret e vo deomp kaout erfin en hor yezh un diverrañ eus istor lennegezh Iwerzhon ha lennegezh Kembre. Boulc'het eo bet al labour end-eeun gant *Istor berr al lennegezh kembraek* gant J.-P. Vinay, lakaet e brezhoneg gant P. Bourdelles hag embannet e *Gwalarn* 156-157 (Genver-C'hwevrer 1943). A-vec'h embannet avat setu ma ne gaver mui eus an niverenn-se da brenañ, ha setu adarre un oberenn da vezañ adembannet. Ur fazi e vefe avat adembann al labour evel m'emañ; ret e vo stagañ outañ ur studiadenn par war lennegezh Iwerzhon, hag un damskeud war hini Bro-Skos.

Setu aze, keneiled, petra a felle din displegañ dirazoc'h diwar-benn al labourioù sevenet hag ar re a chom ganeomp da seveniñ. Da unan bennak da gregiñ ganto, d'an neb en em santo gouest. Gouzout a-walc'h a ran : labourioù all e-leizh a zo da sevel, rak e Breizh emañ c'hoazh pep tra da sevel. Ar re-mañ avat a zo d'am meno *labourioù-diazez,* ar re hon eus ar muiañ ezhomm anezho evit ma vo stummet ar rummad tud a spered nevez a gendalc'ho gant al labour un deiz a vo.

**4 *a viz Du* 1943.**



TI-MOULEREZH AR C'HREIZ — ROAZHON

*Ar Merour* : Y. DREZEN.

**EVIT AR RE YAOUANK**

X. HAAS. — LOMMIG (Skridoù Breizh).

X. V. H. — UL LEVRIG DA LIVAN (Skridoù Breizh).

**DIWAR-BENN AR YEZH**

Roparz HEMON. — METHODE RAPIDE DE BRETON (Skridoù Breizh).

Roparz HEMON. — ALC'HOUEZ AR BREZHONEG EEUN (Skridoù Breizh).

Roparz HEMON. — COURS ELEMENTAIRE DE BRETON (Ti-moulerezh Kreiz-Kêr).

Roparz HEMON. — DICTIONNAIRE BRETON-FRANÇAIS (Skridoù Breizh).

Roparz HEMON. — AN DOARE-SKRIVA NEVEZ (Ti-moulerezh Kreiz-Kêr).

Roperzh AR MASON. — LE VANNETAIS UNIFIE (Skridoù Breizh).

**LEVRIOU DINDAN AR WASK**

Roparz HEMON. — BARZHONEGOU (Skridoù Breizh).

LANGLEIZ. — ENEZ AR ROD (Ti-moulerezh Kreiz-Kêr).

Jakez RIOU. — AN TI SATANAZET (Skridoù Breizh).

Roparz HEMON. — DICTIONNAIRE FRANÇAIS-BRETON (Skridoù Breizh).

KONTADENNOU A VRO-SKOS, troet gant Roparz HEMON (Skridoù Breizh).

SINDBAD AR MARTOLOD, aozet gant Roparz HEMON (Ti-moulerezh Kreiz-Kêr).

PEMP PEZH-C'HOARI BERR (Skridoù Breizh).

